J. CADIOU

# EN BREIZ-IZEL

MONTROULEZ
A. CHEVALIER, MOULER
1885

DA

# F.-M. AN HUEL

DIBLLER AN DEPARTAMANT

E KEMPER

D'id, va c'henderf ha mignoun,
Kinigan a greiz kaloun
Va leorik kenta e iez
A garaz vel da vuez.

A da betore den all
Oufen me paourik sonjal ;
Ha n'eo ket te da genta
Deuz va laket d'hen penta ?

C'hoant ker em boa da c'hwarzin
Paz gleviz o larad d'in :
Perag lipad iod gallek
P'eo gwelloc'h ar Brezounek?

Mez... lariz d'in va unan :
Ze zo gwir, m'en gred hep poan...
Ken lard vezin marteze
Ganthan ha gant egile.

Ha setu me laouen braz
War varch war eun tam pennbaz
Ha dio arog a strag foet
Vel kuré o klask he voed.

Vel hemâ, tam ha tamik
Am beuz paket va zamik.
Hep chipotal gimeromp
Allaz! pez ve roët deomp.

Gwel dister é va leorik,
M'hen oar, mez eur mestr furik
A oar ive dle krenvad
Diskibl ziskouez he ioul vad.

Eur roue Franz a lare
N'eur rei kement a c'helle :
Oh ! M'am bize c'hoaz ouspenn
Kalounek d'ech hen rofenn.

Me zaoun, na velin biken
Kurunenn Franz war va fenn.
Mez, n'euz fors ; me a gano
Em iez beteg va maro.

# PA OAN BIHAN

D'AN AOTROU M. AN DANTEK

VA MESTR KENTA HA MUIA KARET

HIRIE BARNER E PORS-LOÏS

(Morbihan)

## PA OAN BIHAN

Ne garien, siouaz d'in nemed c'hoari gwechall,
Ha brema, pa z'oun griz setu eur c'hoari all :
Krog enoun an debron da frita pez a rean
Pa oan bihan.

Raktal, d'ar zul vintin, pa vijenn kempennet,
Da di va mammik koz, blije dei bout poket,
'Vit tapout hardik, me lamme 'vel eun oan,
Pa oan bihan.

E trog eun eil liard, ouz mamm vazadik koz
Me strinke eur pog all ; setu neuze penoz
En em gaven zeder ha pinvidik kenan.
Pa oan bihan.

Ho, nag a blijadur p'arrue meurlaje !
O klevoud ar vombard ma c'haloun a dride,
Hag-o welet dansal me zanse va unan.
Pa oan bihan.

Mez, paket al ludu, beuzet meurlaje gez,
Gant tamou vijel flask oe red peuri bemdez,
Vel eur paourik Lazar me renke bale moan,
Pa'oan bihan.

Eur wechik me weliz eur sklisenn gar ponsin
Istribil ouz baro eur pikol kabusin :
« Oh ! an dra ze ne deo nemet fars emezhan. »
Pa oan bihan.

Mes c'hoarvezoud reaz din gwelet lostan askorn ;
Velkent ne goueaz ket e viz bihan 'nhe zorn :
« Toc'horoun hag ouzpen tri skoet d'ar pap dlean. »
Pa oan bihan.

Ouc'h he werenn leun raz laouen 'mbize tenet.
« Ar gwin, e lâre din, na dor ket ar zec'het...
Ev hini ar pesket, hennez eo ar c'hosan. »
Pa oan bihan.

An dud lâre penoz Itron-hanter-koraiz
A stiape rubannou deuz beg an tour a leiz.
Naga wech oun bet skuizo klask kaout eur ruban !
Pa oan bihan.

Etal an tan, er goan, paotr ar c'hontadellou
Zalc'he digor hon beg o tibun marvaillou.
Med gwasaoa, paourkez, me ho lounke hep poan
Pa oan bihan.

Diwal, kriz an amzer, ve c'hultellet hirio
D'ar marmouzik guisket egiz eur c'hoz aotro,
Diskabel, dierc'hen, peuh! me gerze, han-goan,
Pa oan bihan.

Nag a wech o laerez per, kerez, avalou,
Spezad hanter daro 'meuz bet lem em bragou!
Mestr velken n'em pake, ken a reden buhan,
Pa oan bihan.

Hogen, bap gwech avad renn skolik al louarn,
Vije din astennet va zammik diou-skouarn,
Ha bara sec'h ha dour re goudeze va c'hoan,
Pa oan bihan.

Mar kleve va zad koz kuzulik an delienn,
Ma kroze va mamm gez enep eur gelienenn,
Vid'oun me ne gleven ar c'hillek o kanan,
Pa oan bihan.

En amzer-ze zodik c'hoantaen beza koz.
Setu teuzet an de, deut war va chouk an noz.
Peger brao oa beva, lavarin hep ehân,
Pa oan bihan !

## KASIMODO

N'it ket da lakad en ho penn
E teuan, merc'hed, d'ho kelenn
War goanteri Kasimodo
Ker brudet gant Victor Hugo.

Nann ; diwar benn eun draik all
A fell d'in hirio kaketal.
Ha velken, merc'hedigou kez,
Pa 'zeo ker braz ma vadelez.

Bete-goud e deufe an dour
Da zistrempa ho pegik flour,
Hep dale d'ec'hwl me gounto
Peger koant oa Kasimodo.

Kavet en doa, nez eun aoter,
Eur beg henvel ouz an hanter
Euz eun o rannet en daou damm ;
Eur chouk tort iskiz ; diou c'har gamm :

Eul lagad treuzet, dizamper ;
Eun tal moal ; eur fri tougn ha berr ;
Pemp kant bleven ruz ha melan ;
Pezion treid hir ; plat ha ledan ;

Petra c'hoaz ! Ato, diou grogenn
San Jakez, en peb tu d'he benn ;
Ha, dreist ar marc'had, eur pez dant
Evel m'hen deuz an olifant.

Arabad oc klask manegou
Goest da c'holo he grabanou.
Gwir eo, n'hen doa ezomm e-bet
Vit reî ho stal d'ar friponet.

Robin, Gringoir, an daou Frollo
Oar ervad pegen divalo
Oa koueza dindan he skilfou
Direspet evit ho c'horfou.

Deut oa, war boez son he gleier,
Ken bouzar hag eur bern gevier.
Setu atumm va C'hasimodo.
Marvad, d'ec'hui kalz na blijo.

Kouskoude, me a lavar d'eoc'h :
N'euz bet morse soner kaeroc'h.
Evit netra, e larfenn c'hoaz :
Klaskit ta, merc'hed, bravoc'h goaz.

Diou garantez en doa va den :
Frollo, he vestr koz hag... eben..
Na c'hoarzit ket... Esmeralda.
Eur baotrezik euz ar c'hoanta.

M'en defe lavaret he vestr :
» Skramp prim d'an huella prenestr
Ha dizpleg da dort en avel »,
Hen pize gwelet o nijel.

Hogen pa wel tud digernez
Dare da grouga he vestrez,
Ha Frollo iud o c'hoarzin,
E trog baz war he daboulin ;

Kregi ra enhan, didruez,
Dre lec'h lédanna he vragez,
Vit deski d'ezhan béa kriz
Hen stlap diwar lein an iliz.

Distrujet he Esmeralda,
Ne fellaz ken d'ezhan beva.
Den na wie pelec'h oa ét...
Ho daou kevret int bet kavet!

Ac'hanta! Lavarit d'in-me
Hag-hen eo stanka seurt tud-ze?
Hag hen, ouc'h penn, na garfet ket
Ken meür paotr evit pried?

*
* *

Breman, c'hui wel, rankan redeg,
Rak pell m'an lan ouz he gazeg.
Mar kirit dont em berr en dro,
Ni a dorro ar c'hoz podo;

Rag hounnez eo ar c'hoari goant
Pehini, tudo, em boa c'hoant
Mijemp grêt kevret eun tammik
Vel pa vijemp c'hoaz iaouankik.

## SUL AR C'HASIMODO

I

« *Felix qui potuit rerum cognoscere causas.* »
Apez zo bet a vo, a vezo da viskoaz.
Eurus an hini zeu a benn
Da ziluia mad he gudenn.

Nep zo, dre c'hraz Doue, em bro Treger ganet,
Hep mar, eveldoun me, meur wech en euz gwelet
Da zul lirzin Kasimodo
C'hoari terri ar c'hoz podo.

Eur pennadik arog deu ar re vihanna,
Mesk-e-mesk, dorn-a-dorn, da c'hoari n'eur gana :
» Va bojik mac a ia en dro,
Diwal ! da piou a zigouezo »

Ar re vraz, lorc'h enho n'eur lipad tamm baro
E disheol ouz ho fri dioannet nevez so,
Zastum daou a daou, tri a tri,
Ar podo grolliet da derri.

Pep marmouz n'euz stlapet he voutou koat a goste,
Lardet he voutou ler, he gof kar martezé,
Ha plijadur é hen gwelet
Oc'h ober he baotr diliket.

Emaint brema renket e rount kreiz ar blasenn.
Tad ha mamm, tal ho zor, zell stard ouz pep chupenn.
Ar verc'h, c'hwi gred, na zalc'h ket pell
Hi lagad lemm en he c'hodell.

Deut ar mare : flip, flap, setu ar pod en dro
Ouz an eil d'egile. Tec'h ! d'an neb hen doro :
    Hennez hell n'em lakad e stad
    Da baka souden eur choukad.

Evit gwir, kenta tra zonj ar reuzeudik kaer
Ne ket choum da zellad, mez kerzoud vel eul laer.
    Ker n'euz redeg d'an daou lamm ru,
    Ne hell ket tec'hel a bep tu.

Tapet ha digaset, barnet ha kondaounet,
Vel eur glazard etouez eur stroll verien kouezet,
    Ne dal netra d'ezhan gwinka.
    Neb a dor ar gwer rank ho faea.

Daou grog en he goller, pevar en he zivreac'h,
Kement all en he dreid. Eman he . fri d'an neac'h,
    Gwintet war an tom ha stropet
    Nao gwech war an douar kalet

Arabad eo lenva, Fantik, na c'hwi, Jannet...
Pep hini n'euz he dro ; bremaïk e welfet
Talier Job, Fihp hag Alar
O pokad ive d'an douar.

Iniennou velken zo ken tano ho fri
Margouzont n'em denna flamm peskouzarchoari.
Eûruz ar re a zeu a benn
Da ziluia neat ho gudenn.

Hed ma ia ar re vraz d'ar gear hep kasoni,
Ar re vunud a zeu da beur grizillonni
An nemorant hanter draillet.
Biken skoer vad ne ve kollet.

* *
*

II

Brema pevar c'hant vloaz, e welomp da genta
Ar c'hoari man etre Gringoir hag ar c'hoanta
N'euz finvet dindan ar steret.
Evelhen zigoueaz ar bed :

Skrivagner Gringoir zo er stad divaloa ;
Eun tamm c'hoaz hag evo lipet gant han he loa.
Esmeralda zell a druez,
Ha dre eur gir harp he vuez.

« N'oud ket c'hoaz tre emeaz da afer, emez'hi ;
Barnet oun bet, te oar, ganez da zimezi ;
Terri renkaz ar bodez-ma ;
Anez, ne vezo great netra. »

Kerkent ar bodez pri zo laket e dek tamm.
»Eun heur ouspenn oan mik, setu me pried flamm!
    Na brava kegin, emez'han!
    Ma afenn brema da goanian? »

Neteet ganthan an daol, rinset meur a werenn,
Pad m'en deuz bec'h va goazvit dastum eun neudenn,
    Va merc'hik, vel eur logodenn,
    Hep choum da grignal, en em denn.

Oh! n'euz fors, me va c'hez, brao vo d'inme c'hoaz,
Mar gallan en ti man roc'hal bete warc'hoaz!
    Kement a ra o turlad,
    Ma kav erfin eur gwele koat.

*
* *

An diou c'hoari, marvad, zo keniterveзet
Eun all gav marteze int zoken c'hoarezet.
Vit sur, nag an eil nag eben
Na ziskaro hi c'hoarz da zen.

Hag an eil hag eben ro kuzul d'ar baotred
Da lakad evez mad kent ober eun torfed,
Ha da choum hep c'hoari a grenn,
Ma nouzont sacha ho spillenn.

Da b'hini rei ar maout ? Nebaon, ze ne ket eaz.
Lod gar beza ebarz, lod kaout ho.. fri emeaz.
Velken, me gav d'in, Tregeriz
Ro lamm da sotrounez Pariz.

## DJALI

Djali, va gavrik ker karet,
Oh, petra oud deut da veza?
Skrapet gant daou zen kounaret,
E pelec'h oud eat da goueza?

Piou en divize lavaret
Vijent kriz avwalc'h d'am laza!
D'id ouz va c'haloun glac'haret,
A red va sonjou diveza.

Te oa va dousik mignounez,
Va skoazel, va nerz, va buez.
Djali laouen vel eun ĕlik,

E lec'h tridal n'a ri brema
Nemed da unanik lenva
War Esmeralda reuzeudik

Chêze, seiz a viz here 1884.

# KELOU OUZ BRO AL LOAR

### AR FARIZIAN KOZ

Disadorn tremenet, epad ma oa al loar
Sioul braz o disheolia dreg keinik an douar,
Tud fur pere, hep mar, gant ho lunedou braz,
A dapo en ifern Satan o c'hoari vaz,
Da c'hortoz, deuz gwelet potik he vonet gwen
Oc'h ober he vrabanz gant eur skeut aluzenn.



∴

Eun drouk gwal reuzeudik, hanvet ar c'holera
A zistruje Selpan, eur ger euz ar c'haera.
Peur mantret he galon, ar roue Lokunber,
Hep damant d'he vuez, a réaz he zever,
Varlerc'h he gomzou mad, evit sikour ar paour,
He zorn gwenn a garrie skuilla fors pejou aour.

∴

Eun all pehini oa eno, « a beurz Doue
Emez'han, » c'hoanteaz gourenn ouz ar roue.
Med allaz, hor goazik oa techet hep mui ken
Da zastum evithan, hep rei netra da zen.
Koulskoude setu hen o kommans fougeal.
Sonjal a ra marvad tremen evit leal.

∴

Allaz! he c'huizigei abaoue pel amzer
Zo freuzet a bep tu, vel sac'h eur pilaouer.
Danust da ze, tudo kez, selaouit anezhan :
» Ne n'euz ar c'holera nemed tostad aman!
» Raktal me a zavo eur foeltren hospital,
» Ha ni velo hag hen ne dalan ket eun all. »

∴

Han! larit d'in, paotred, né ket brao ar zon-ze?
Mar teuit da gweza klanv fall en ho kwele,
Va lezit da genta d'ho lakâd en disc'hlo,
Goude me stlapo d'ec'h aour, arc'hantha kolo,
Ha, ma talc'h *mikrobet* en ho toul faksion
Trizek evit dousen va benediksion.

∴

Daoust a c'hui lezfe an tan en ho tier,
Alanik al louarn d'ober al lez d'ho ier.
N'eur larad : amzer zo. Pa vezo c'houez ar rost,
N'hor zammik ti a dren, hor c'hégi pen ha lost
Lipet, ni zivuno hag a redo d'an dour ;
*Mad* ; mho ped, pa vin reud da nijel d'am zikour.

*Eur publikan.*

## KREIZ-KER

Eur paotrik, o welet
Tour Kreiz-Ker goareet
Hi fenn tal dor an ee,
Evelhen c'houlenne :
» Piou en euz-t'han savet
Bete bro ar stered
Ha ker koant ma lavar
Pephini oud dispar ?

Kerkent seblant d'ez'han
Klevoud ar c'homzou man :
» Savet oun bet, bugel.
Gant ar Feiz ; ken huel
Vit beza eur skouer vad
Da bep kaloun Breizad,
Vit ma savo ive
Hi bedenn da Zoue.

Gwel a ze mar kaver
Ker braouik tour Kreiz-Ker
Ma ne veler eun all
Trec'h d'ez'han e bro gall.
Me garje esperout,
Dre va c'hened, plijout
Awalc'h evit derc'hel
Da zel war Breiz-Izel.

Bennoz d'id mar gellez
Prizoud an dantelez
Gant pere oun gwisket.
Nep m'hen deuz kizellet
Oa leun a garantez.
Te, ive, lak evez
Da boagna vit da vro
Ma vit henvel d'ez'ho. »

## KARIGEL AN ANKOU

Loak aze da besket, eme ar Mestr da Ber,
M'hen tisko da veza, barz nebeut blavejou,
Pesketer ineou. Ha va den mad seder
Kerkent da zilezal he damou rouejou.

An holl a oar penoz an diskibl a galon
A dapaz en eun taol var dro tri mil ene.
Nag a bet kant, araog mervel e Babilon,
Ne lekeaz ket Per war gwenodenn an ee!

C'hui zonj d'ec'h marteze penoz hor c'hureet,
Kollet gant he an tu da c'hounid ineou,
Choum ho divrec'h e kroaz da gounta ar steret?
N'ouzoun neira tostoc'h d'ar gwalla huvreou.

N'ho gwelomp mui, vit gwir, dizec'het gant ar c'hoant
Da vale warlerc'h Per. Velkent hom beleien
Oar tapout an dud kez, zo koantoc'h, ho arc'hant.
Mar keret ma zilaou, hen gwelfet, kristénien.

Ar re vad zo en ee, lavar ar pap Gregor,
Ar bouc'het o leski e tan gwal an ifern
E pelec'h ne gavont disterra dor digor,
Ma renk pep hini choum da fringa var he vern.

Evel d'oun me, pa oac'h o lounka katekiz,
Marvad o c'heuz ive, kevret gant ho person,
Laket da vouzc'hoarzin ar zent koz en iliz,
N'eur gana kement ma war an hevelep son:

*» Neuze gant a spount e renkfomp aparisa*
*Da renta piz hor c'hount d'ar barner rigourusa,*
*Eur setans a rezefomp a vuez pe a varo,*
*Rag er stad en'em gefomp da jamez a bado. »*

Kimeret an hent enk, eme Zalver ar bed,
Hennez eo an hini a gas eeun d'ar vuez.
Diwalit, Iare c'hoaz, warlerc'h ar Brofeded,
Rag an hent ledan eo hent ar gollidigez.

Neuze ta va zud mad, mar ge gwirion Gregor,
Ma lar gwir ho kantik, ma lar gwir Mestr ar bed,
E pelec'h hell ar pap planta he Burgator,
Gant pehini e touz kement all a zenved ???

Ho ! bezit divorc'hed. — Pa ze ar Baradoz
Ken diez da bignad ; pa n'hellan dispega
An ifern ouz he skrab, me ra, me ar paotr koz,
Eul lezenn ; dindan hi vo red d'an holl plega :

« Piou benag vo ganthan peurlipet he alan,
En eur garigel doun fell d'in e ve kaset
D'an tan ar Purgator. Dre gan ha dre ziskan
Paet mad, ni roio avel d'hor lahouset.

E pevar c'horn ar bed, vo stignet ma reolen,
Ha dio! kenti kenta neuze ken a foultro
Etre ar peziou gwen, dreist holl ar re velen,
Karigel an Ankou a vezo bar bep tro. »

Neuze ta me ranko, fluted en dienez,
Rosta er fornigel hag aman hag êno,
Beteg ma vo fresket baroun ha barounez!
Sac'h an dien! mamm gez, d'ar reolen-ze.. keno.

Ma, n'euz fors, merofelaouen bras daou wennek
Vit goud e pe seurt tan ve devet hon ine...
Hapiou werz he geuneud wit se? — Azen gornek,
War c'hwizigellou zo, arabad gwaska re...

An Aotrou, mezaoun braz, mar zo eur « Purgator »,
Pa zono an drompil, dez ar varn jeneral,
N'em gavo gwel nec'het vit digerrl an or
D'ar re a vo éno o c'hoari mouchikdall...

## EUN DRO VALE EN IFERN

Darn a veler touzet gant ar fals Purgator.
War gement-ze m'euz gret eur pennadik histor.
Rag aoun ouz an ifern darn all zo o vouga;
Eur gomzik d'ar re man m'euz mall da ziplega.

« Petra, ma mabik paour, petra m'oud a zec'hoaz,
Hep beza fureet tamm? *Birviken* na vi gwaz. »
*Biken* ! Kléout a rit hu pez a lare an tad
Hast ganthan da velet he baotr ober nenn vad?

« Kemennet em boa d'id tregont vi houadez...
Hen hadet c'heuz war hent Tremel da Voutroulez;
Neo ket plijet gannez dougen ervad da vec'h...
Kerz adarre en dro, distro da foar an nec'h. »

Kouls skei war ar c'herrek a krial « tadik keaz »;
An or zo morailet, Iann zo e fri er meaz.
Dispag e viou, ne gav,en distro, nemed nao!
Me vo ta emez'han, eur zodik-naï *atao*!

— Ia mab, n'az po netra vit labour hanter great;
Hen gas da benn zo red abred pe zivezat.
Arabad d'id anez hüvreal plijadur...
Ama pe elec'h all ranker rei ar muzur.

Setu aze, ma vaoïr, petra eo an ifern:
*Atao, atao, atao* lammad e kreiz ar spern,
Gouzanv, leaki etre an naoun hag ar zec'het,
Kelt amzer ma vezimp mignounet d'ar pec'het.

∴

— Mez neuze, pephini. pa neuz ifern ebed,
C'hel c'hoari he dampaotr? — Hola kamaladed..
Dalc'hit ho troad er pal; adren ar arveziou,
Rag o ped sonj, ar Mestr zalc'h kountpiz euz ho viou.

∴

An ifern zo toet a c'hoantegeziou kleuz.
Dispignet ho tanvez, ho iec'het, mar ho c'heuz;
Vit an Aotrou, c'hui oar ne zeuz na de na noz;
Dre ze he vadelez plij gant'hi ho gortoz.

Dastumit ta, ma plich, holl pabed hoc'h ifern
E pelec'h hom stlapit vel sac'hadou eskern.
C'houi mezaoun braz a zo boazet da c'hweza tan
Ha da c'hoari sach bleo gant ho komper Satan..

It eta, kanfarded hoc'hunan da genta
Da ziskouez deomp penoze fell d'ec'h hom rosta.
Mar ge brao ar choari, c'hwi hen gemenno deomp,
Goude ni n'em denno en doare ma garfomp.

# EUN TAOL ZELL ER BARADOZ

Brema pa meuz roget he burgator d'ar pap,
Mouget tan he ifern e pehini a stlap,
A boez he zivrec'h foll, niver braz a dud keaz,
Me gav d'in a rin mad hen lakad el lec'h eaz.

Deuz ta d'am Baradoz, kar pell d'an ebestel.
Oh ! glac'har ma ine ! me wel an *Tad Santel*
Stouet vel eun el plastr dirag ar burzudou
A strink didan he vek war treuzou an envou.

— Allaz ! ma faotik koz, ne ket er féson-ze,
Evit an taol kenta, en em dalc'her en ee.
Te sonj d'id e marvad m'oud c'hoaz var an douar
O pedi vel eul Labr dirag da werc'hez koar ?

N'heller ket beza bet ha choum pennek atao ;
Evel da genseurded ez poa poan vit anzao
A rede an douar, ha stage 'n'eur prizon
Pep Galilé gomze ervez ar gwir feson

Kerhon doa ioual d'id teurel da voutou koat,
Ha gant re ler skànvoc'h kerzout egiz d'hon oat;
Lezel ar poullou rod d'an dud eun amzer all,
Kouls planta var he fri lunedou d'eur c'hi dall,

Evel an idolou, ne réez van ebed,
Evelato, p'hen beuz, dre druez, kemeret,
Silaou · eur zon a zo aman, n'en euz ket daou ;
Hen lars arog, arog, holl sent a hep seurt liou ;

Deuz sklerded d'eur sklerded e ve pignet en ee.
Vel ar c'houmou a lamm an eil war egile,
Levenez war ebat a vo e mor Doue.
Arabad eta d'id stourm aze vel eul loue.

Petra vo an ebat? Deut mad oc'h d'her goulenn!
Ar Mestr hep kenzo gwest d'her ret dec'h da gomprenn.
Evid'oun me na rinn ar bihanna esa
War pez n'euz difrst alies ma nesa.

Pebez min louarn besk reaz ma c'hamarad,
Eur wech savet n'he za, ha digor hi lagad,
Pa hen gwelaz eno sederik brao meurbet
Tud hen doa gwel gaset hag eskuminiget!!

— Brema pa zomp, emeint, krog da genta er skeul,
Pa bign fomp huelloc'h te c'hello dont d'hon heul;
Braz an tam a c'hanoud a ioa er Vatikan...
Mez brema roomp peoc'h pa zomp e meaz a boan.

Mall braz ganthan da rei d'an tadou dizemez,
« Evel just ha rezon », eur merk a garantez,
...Sebezet krak ar paotr! Ne gav nikun ebed!
--Er purgator, michans, maint gantho mignouned?..

— Ia, ia, me eur vanden paotrezed koantoc'h koant..
Horfouret doaer forn, siouaz! kountrol d'hor c'hoant!
Margé deut ho mare da danvad ar soubenn..
Bezomp dinech var ze, hep ho damal ouz penn.

KONKLUZION

Paphini n'euz he vec'h, n'euz ket da larat nann,
Hag he dougen, ranko arog monet a c'hann,
Pe choumo hep he gopr. Soun, paotred, hon tal,
Poagnomp evit ma vo abretoc'h net hor stal.

# SKLERIJENN

Eun taol kloc'h c'hoaz, marteze, ne ve ket fall daounet.
Kement hini zon he gloc'h gar beza enoret,
Ha lenner ha lennerez pa glevont boleat,
Pez lavar ho c'hloc'hik kez deuz gwir da intent mad.
Hogen ma zon a laro pez m'euz c'hoant da larad.

Eur c'haz, vid'oun, zo eur c'haz, eur pec'het, eur pec'het,
Hag etre ar pec'hejou ne lakan kemm ebet ;
Rag *veniel* ha *marvel* ne zint nemed komzou
Komzou gret evit lakâd e pep lec'h divizou
Gant tud zo ho vlijadur pesketa er poullou.

∴

Ne ket me a vo tapet, e heul ar zaeou du,
O skuilla pec'hejou faoz, vel grizill a bep tu.
Tra; stard a walc'h e kavan hent an dek gourc'hemen.
Dre gwarimou treuz, marvad, hi flourik oar tremen...
Er pinsin dour hiniget, distrempet al lezen...

Hac'houi ablamour marit, d'arzul, eun obadenn;
Krabinset kik, eur gwener; roll eur c'hwarzadenn
D'an dousik koant, eur zac'h du ho stlapo kreiz an tan
Er purgator, en ifern, vel ma plijo gant'han ! !
Hen vo ato war ar c'hlud! ha c'houi ato dindan? .

∴

Da betore den furik roio hen da gredi
N'euz gallout, papo fazi, d'ho netâd, d'ho koualc'hi ?
*Doue hepken a hell ze*, mez nikun all ébet ;
Kement ze zo ken anat eget an dour a red,
Petra benag c'hwitello kureet ha pabed.

Setu ta penoz vo kount. An noz zo tremenet.
Deut é tro ar sklerijenn. Bezit gauthi renet !
Hirie nep a choum adren red e ve pladennek.
Vit gounid eun tamm gwastel hen veler o redek,
Hag e vouzfe ouz ar waz rostet evit he vek ?

⁂

Nan, nan, ze na vezo ket ; na vezo ket laret
Chomo kristenien Tremel, Lanhuon, Plouaret..
Sklavet d'ar berniou gevier zo bet savet er vro
Gant eur vanden romaned, pa ne oé den war dro
Vit difenn ar wirione ; hogen ne ket maro.

Nan, skedi ra a nevez. Krogit en Aviel
Hag he lennit pen da ben. Vit diskar ho baniel
D'an holl tadou dizemez, d'hema *tad absolver*,
Da hennez rustoc'h, hanvet, vel just *tad kivijer*,
Gant al leor-ze n'euz netra ezetoc'h da ober.

## KREIZ-KER

Kreiz-Ker, peger brao d'az kwelet,
Da bennik kuzet er goabren !
Evel bleuniou tan, ar stered
Strink a dreuz da dantelezenn
Ho sked, d'abardaez en han.
Kreiz-Ker, d'id deiz mad a laran.

Pa oan gwechall en da gichenn,
Sempl evel eur perroket bloa,
O klask distaga penn da benn
*Rosa Rosæ, templum templa*,
Nag a wech e choumen bodet
D'az gwelet ker mistrik brodet!

Oh! eur mintinvez, n'ouzez ket,
Em beuz te kavet koantoc'h c'hoaz,
Koantoc'h eget n'oufenn laret.
Boue zo tremenet trizek vloaz.
A pa vevfenn pemp gwech pelloc'h
Vid'oun na vi nemed kaeroc'h.

War-zu Bro-Zaoz e oamp en hent.
Eun avel blei a strope
Ar gwerniou ken a wigourent.
An noz tenval du hirvoude
Frouden dansal oe pell d'iouzomp,
Ar c'houmou valse ma c'houeziomp

Ar paour kez lestr, vel eur grogenn,
Nije war ar mor fuloret,
Wagenn hen gase war wagenn.
Ar stur vel pa vije torret
N'en dos tamm nerz evit senti,
Nag an ijin-tan 'vit trec'hi.

En hevelep doaré, e lec'h
Rodal e mor du ar zaozon,
Hi n'em gavaz etre divrec'h
Ot glaz Kastel-Paol-a-Léon.
Va joa! p'arruez goulou deiz
D'az kwelet, Tour koantik a Vreiz!

Sellit, mignouned, sellit ta,
Sellit an touriou ker brudet,
Oh! Sellit, sellit da genta,
Ar gaera heiler da veiet.
Kreiz-Ker biniget, an ervad
Evaz pez felle d'in larad!

## DRE AMAN, DRE AZE

Ar pichon koulm o c'hrougousad
D'he barezik a lar dalc'h mad :
Ro d'in eur pok breman,
Ro d'in eur pok breman.

Ar vammik koulm, peurliesa,
Gas velhen hi far da vessa :
Roet em boa d'id dec'h,
Roet em boa d'id dec'h.

Ian an Dalc'huz a zo paeroun.
He fillor gleo bep tro : « mez aoun
Ne m'euz gwennek ebet...
Eur wech all vo gwelet. »

Paeroun had boullik he jardin.
— Oh ! me ar marmouz, me gav d'in
Hadit re stank ho piz,
N'heuliet fulenn ar c'hiz.

Nonnik diek vit gogeal,
C'hoari poullik, rei bronn d'ar bal,
A zo dispar er vro
Eat he danvez en dro.

Paotr brao, Daniel mil micher !
Kement tra ouzoc'h oar ober,
Hag eun draik ouspenn :
Iota treut 'nhe grogenn

Fant ar Bizen a vergn madou;
Sec'h è evel eur c'hant tachou;
Nemed dastum ne ra,
Da zen ne ro netra.

Diskrog è eur wech an durkez;
Brasa joa en ti Fantik kez!
Ar mab a frink gant lorc'h.
Goude rastell ar forc'h.

---

Henvel beo da Paol-gornek
Eo n'em gavet Ifgenaouek:
Pez a ra, ne ra ket...
Raktal er vourc'h a red...

Drol! he vreg na wel den a gren
Med ar *c'haset koat!* daoust hag gen...
Eun tadik kovesour
Ve koumer vel an dour!

---

Onz traou nevez zraill ar person
Litik na lounk nemed ar zon.
*Infaillibilité!*
Hi lipfe ar gaou-ze!

Ma velkent, hi vask dap Litik!
« Koll an trebez, sec'h ar billik...
Ar c'hoari ze ve fall.
Piou a choumpfe em stall? »

Bek flour Jannet zo er pinsin,
An dud n'ehan da c'hwarzin...
— Kasit ho koap pelloc'h.
M'euz ket affer ouzoc'h. —

Petra fell d'ec'h? An drouk ijin
Doa troet hi fenn e tu gin...
Oh! nag a baotrezed
Er puns vel se kouezet!!

Paotret ar vro zo dimezet
Pa grog ar big e fri Jannet...
Keuz arog ne vez ket...
Zod ato vo gwasket.

## TRAOUIGOU

An ilioenn lec'h ma zê n'em staget
A gar mervel. Ia, mez, lar d'az mignoun,
Bodennik koant, perag ne roaz ket
Da bokejou kevret gant da galoun ?
— Diwal, na ro, ma faotrik, re vuhan
Pez alies vo kavet re vihan.

N'euz, Breiziz, iez war dost par d'hon ini
Deut, Gallaouet, pere glask bokejou
Evit harpa ho kallek n'he gozni, .
Deut ha redit eun tam hor marc'hajou,
Hag a velfot ma c'henbroiz o skuilla,
Leiz dorn, ar pez a c'hoanteed ar muia.

An den iaouank reud he gar ha lirzin
(M'an deuz eur wech skoet eun va zad koz
N'e ket chalet da welout ar mintin.
Nag ar c'hez koz da welet dont an noz.
Kousket pe nann, hennez ra huvre aour ;
Ato dihun, heman med chasé paour.

## EUR PESKETAER

FANCH ar Berr dre hi hano
(Hirra den zo bet er vro)
Disul, da stang Guik oa ét
Da rei ho c'hoan d'ar pesket

Pe ar buzug a oa fall,
Pe an aotrounez meo dall,
Mouzet, dalc'het marteze
'Neureud benag en de se;

Vit sur, nikun anezho
Ne re min da zont war dro,
Ma kouskaz mik Fanch ar Berr.
Petraken'noa da ober?

Na drolla tra oe gwelet
Divesker Fanch astennet
Unan'n eskopti Kemper,
Hebenn'n hini Landreger.

Kostez-Nord ha Finister
Zo stag-a-stag dre eur ster
P'hini lies en dour koll
En em stlabe vel eur fol.

Eno, kreiz ar mein bili,
Fanchik vit he izili
Doa kavet eur gwele flour;
A bep tu rede an dour;

Hag evel ma laran d'ec'h,
Mar goa he geinik er zec'h,
He hellou noaz a dape
Bro zant Mikel ha zant Bre.

Ker kren roc'h ar pesketaer
Ma tizred ar miliner
Da c'houd piou vlej gousperou
D'he danchet, d'he zihou.

» Mad awalc'h, me hor goazik...
Berr vo soudenn war Fanchik.
Hep mar braz, pa zihuno
Vo gret d'ez'han he varo. »

Ar miliner lare gwir.
Divorfed Fanch an hirr,
He vuzug oe bet prizet,
He bemp gwialen skubet.

Gant piou, marvad e c'houlfot?
A me oar! — Gant a refot,
Mar git war dro ar pesket,
Diwalit mad da gousket.

## KAERA TRA EUR PAEROUN !

Dec'h c'hoaz, eme Gabik, ma stad oa trist kenan
An holl o doa speret, begou lemm ha lirzin.
Me, ma lariann eur gir, vije gret goap diouzin :
»Sell ar balbouzer-ze... petra c'hoari ganthan ?»

Eun taol avel, setu an traou war an tu gin.
An dud a zer ho bek raktal ma kozean ;
Kement hini a priz kement tra a laran ,
Hirie kaffenn ar mear a du da presta d'in ;

War boez eun neudenn brein me dapfe kalonou;
Ma taolfen ma chupenn, me rafe burzudou.
An abek ouc'h a ze a n'hen velit hu ket...

Va faeroun—furraden!—n'oa goret eun tenzor;
Gant be pok diveza hen ledaz d'he fillor.
Hogen, war an danvez zioan ato speret.

## MAC'HARIDIK

A sonj o c'heuz, Mac'haridik,
Gwechall, e pardoun Poullaouen,
Moamp prenet daouwennegadik
Sivi, ma oe leun da barlenn ?

Bouê, aotrou sant Per, me z'aounik,
N'euz gret meur a dro war hom fenn:
Med hor c'haloun, Mac'haridik,
A né ket choumet ker laouen ?

A c'halenn me wel ar wezenn
E disheol pebini mistrik
Moamp dibabet hor prenadenn ;

Oh ! mar kerez !... eul labousik
Eno gano deomp evelhenn :
» Kaloun glann na gosa biken !

## TI-KEAR

Peder voger mein benerez ;
Tregont trostet a bep kostez ;
Eun or moan tu an hanter-noz
Enk vel hini ar baradoz ;

D'an traon, nemed eur skalier men,
Eur c'hao, marteze dek piouzen ;
Hag en nec'h, eun tammik prenest
Dre p'hini selier war zu Brest ;

En pevar c'horn, pevar dourik
Tuergnet e rount gwall flourik,
Gant bonedou en ho daou bek
Vel zouge gwechall ar belek ;

Vit kurunenn peder doenn
A sao reud ha gloruz ho fenn ;
Er fin, eur chiminal huel
Vel ma ze dleet d'eur c'hastel.

Nemed e vé beuzet ke skiant,
Nep'n euz galoupet hor bro koant,
Wio michans anaout an Ti,
Ha na lakfenn hi dok d'an i

Rag sur, etre Brest ha Pariz,
Ne n'euz Ti-Kear, Gwerliskiniz,
Par d'hoc'hini. Lakit evez
Da pez a gelenn ho palez.

⁂

Darn gav d'he penoz ar « Prizoun »
Zo great vit an dud a fesoun
Pere divar benn lost eur c'had
Ve red kas e toull da gouskad.

Pe c'hoaz evit eun denik keaz,
Evet ganthan *Foeltr-korf*, plas leaz,
'Neuz lezet he veud da gweza,
Lec'h eur pok, war fri Franseza.

Ar gampr mad vit an aotrou mear
Pa vez er vro eun eureud kear,
Pa deu eur marmouz er barroz,
Pa lip he loa eur c'hèzik koz.

Mad evit ar c'huzulierien,
Pa dap krog en he an dersien
Da gagetal war eul lezen,
Pe da fiuta eur votadenn

War an traou ze ger da larad,
Ho dever eo, ze zo anat ;
Ha dan leal na wigouro
Pa vezo klasket mad ar vro.

∴

Hogen, re deuz savet an Ti
Wie kaerik — c'houi c'hell kredi —
Peseurt de kemmwerz ho doa c'hoant
D'ober éno gant ho arc'hant.

Me z'aoun, ni oar ive penoz
Rede ar bed en amzer goz
An danvad kez oa en eun tu,
En egile ar bleizi du.

Marvad ar re man frite koan
Pa groge naoun en kouk an oan!
Ha ma stourme eur blei bennag,
An oan eo re ludal ar strag!

En toul du grene ar bleizik!
Hag er zal gane an evnik!
Ha pa vize tan en oalet
Ez oa vit eurvad an oanet!

Ma welit kleuzet er c'hranel
E kreiz mogerik pep tourel,
Ar bleizi tener n'hen doa gret
Sur, med vit difenn an oanet!

*
* *

Ouz da vez, lar deomp, oanik kez,
Hag eur vuez ez oa hounnez !
Ato, ato beza touzet !
Ha c'hoaz goude kaout ar foet !

*
* *

Ha c'hui brema, p'oc'heuz, paotret,
Paeet kement a wer torret ;
Gant daelou, gant ho c'hoad gwalc'het
Follezïou pennou kurunet,

Ma n'ho c'heuz ket c'hoant adarre
Da gaout mistri war ho c'horre,
Lakit evez d'ar votadenn,
Pe gwezfont gwassoc'h war ho penn !!!

Nep en euz evet a evo.
Nep en euz laeret a lero.
Ar re ho deuz dalc'het ar brid
Verv gant ar froudenn da c'hounid.

200,000 LIVR

# AOUR DA ZASTUM A VEC'H RASTEL

Nag abet a glever bemdez oc'h hirvoudi
War billik ar mizer zo kouezet en ho zi
Haga choum vel peuliou, pan'ho deuz med plega
Evit rastellad aour leiz ar waz o ruilla !

Eunden mad euz Stirlin, Bro-Skos, lavar deompni
An aotrou A. Cadot, zo pastor e Chauni,
O veza skuiz marvad gant he sac'hadou aour,
'Neuz laket en he benn rei eun toullad dar paour.

Pemp mil livr warnugent a ginig d'an hini
Ziskouez dre ar Skritur dléomp pedi Mari :
Gavo en Aviel eul lec'h bennag anat
O lavaroud a c'hell Mari hom sovetad.

Pemp mil livr warnugent e ro d'an den gwirion
Ziskouel er bibl penoz gwin ar gomunion
A dle beza liped gant ar belek hepken
Hag e ve eun dra fall he rei da bep kristen.

Pemp mil livr warnugent d'ar mestr pe d'ar vestrez
Ziskwel en Aviel a oa Per dizemez ;
Pe gavo er Skritur eur verset pehini
Lar eo krak difennet d'ar belek dimezi.

**Ann holl** a oar hon euz dirag tron an envou
**Eun alvocad** santel evit hor pec'hejou ;
**Pemp mil** livr warnugent ginig da nep a c'hall
**Diskouez,** dre ar Skritur, zo unan benag all.

**Ar romaned** a dou é bet Per escop Rom.
**Arog** ma kredo ze eur gir ra braz ezom
**Pemp mil** lûr warnugent ganthan zo kiniget
**Da neb** he ziskwello er Skritur biniget.

**Te p'hini** a gemer ar pap'evit vikel
**Jesus-Krist** er bed man, diskwell, ma faotr, diskwel
**E Testamant** Nevez eur gir a lavar ze
**Pemp mil** lûr warnugent a pezo hep dale.

Birviken ne z'oun bet gwaldechet d'ar fortun,
Rag anez n'em hije lezet tro da nikun
Da redeg an hini zo kinniget ama
Ha da cun tam begek gousto nebeud a dra.

Hag a dud, va Doue, zirollo da c'hoarzin
P'arruo deiz ar pae e palez paotr Stirlin !
Eno vo *jabadao* entre an azenet
O c'houlen ar butun gavfont bout gouneet.

Mez heman sioulik ker, hep mar a lavaro :
« Mantret oun d'holezel da vont gwennik en dro
Va dinerou zo mad, med ho c'hoari zo fall
Pa po c'hoant da c'hounid, klaskit kent o ch eundall. »

## AR C'HIZ

Eur goumer n'en deo hi farez
Eo ar *C'hiz*. D'an holl é mestrez
Pe hi vo koant, pe divalo,
Ar bed a lak da vont en dro.

Ker en deuz beza iskiz, skei
Evel eun dall a biou, a glei,
Mar gra van da c'houeza he fri
Flip, zodik kez ra evelthi.

E pep seurt renk tut va c'houmer ;
Pesketa ra er seminer ;
Ouzpenn eur Vari-Madalenn
Grog sioul e bek he gwialenn.

Prezeger goude hen beza
Daounet, n'euz mall d'hen briata ;
Itrounezet, dimezellet
War hi lerc'h dreist holl ve gwelet.

Setu aman, evit diskouez,
Giziou deuz renet en hon touez.
Ervez doare ar Vretounet,
D'ec'h ar primot, itrounezet.

Gwechall, bleo Margot kribet flour
Dalveze brao da vellezour.
Nemed pakadou stoup brema
Na welomp war penn ar goanta.

Eun tok a dri skoet, en he bez,
Pente gwechall eur farodez,
Gant tri c'hant lur plun, eun tamm sei,
En em goef birie, — Ia, gav d'chi!

War hi dammik tok, Margodik
A stag eur c'huil, eur penglaouik,
Eur c'haouenn... Oh! bezit didrous...
Warc'hoaz e welfot eur marmous!

Eun amzer, ar *c'hrinolinou*
Roe bec'h d'an taboulinou;
Gant ho c'helc'hiou, gant ho c'hroc'henn
Vije pentet ar verc'hodenn.

Gret he reuz gand ar *c'hrinolin*,
Ar C'hiz dro ar c'har en tu gin:
Margot blij d'ehi beza gwasket,
He lostenn outhi zo peget.

Hirie, va zud, piou oar petra
Zoug Margot war hi... feadra ?
Darn a lavar eur zac'h biniou,
Darn all eur bern c'huizigellou.

Pa n'ouzomp netra zur war ze,
Gwelloc'h ve tewel marteze
Ha rei ar foet d'an aotrounez
Vit distaga ar wirionez.

# KONIRI

E pardoun-Fask Koniri
Pephini dap he hini
Pegen seder ve Plougras
Hag ar zant kalz muioc'h c'hoaz
N'eur welet war he dachenn
Ar iaouankiz ker laouen !

Ar werc'hezet ouz ar vro,
Diou a ter leo diwar dro,
Deu kalounek da bedi
Koniri d'ho zimezi.
Ar baotred c'houi am c'hredo
Skanv ho zroad a red eno.

Med, va lezit da gounta
Pez a c'hwarvezaz eur bloa.
Eur flipadenn zo aboue
Ha pell zo gwintet va *loue;*
Rag se ta va historik
Ne reio poan d'ar c'hézik.

Fanch *Begek* en doa prenet
Eur vantel. Meurs tremenet
N'hen doa c'hoaz kavet an tu
Da rei avel d'hi bleo du,
P'arruaz ar Zant kenta
Ouz an armel d'he denna.

Koniri, ervez he giz,
En enor d'ar iaouankiz,
'Neuz pedet an heol d'he c'hoel
Hag heman, evit diskwel
Ra he vad plijout d'ar Zant,
Strink d'ezhan he zellou koant.

Pardounerien a glever
En em glemm ouz an domder ;
Lod zoken a gemer drouk.
He vantel hirr war he chouk,
Fanch ia digor he c'hinou,
Neur rodal vel eun aotrou.

Ann dour a ruil war he vek ;
Ha ! gant-se' man va *Begek !*
Ar merc'hedou o tremen
A zistag eur c'hwarzadenn..
Va *loue* gred en he galoun
E ar maout barz ar pardoun !

En hent : « Penoz m'oud distro...
Hep mestrez, goullo, goullo ? »
— Oh ! me Fanch, flour he lagad,
Ne wien pelec'h lammad...
Re sammet a vijen bet
Gant re deuz va c'houlennet...

# ENOR

Enor d'hor zoudardet da d'hon martolodet
A ia ker kalounek beteg ar broiou pell
Daziskouez d'ar bed holl e ouzont c'hoaz mervel
Evit ar Franz. D'hi c'hlem? « Va hano ker brudet

Zo bet saotret e *Chin*, hen netaad a zo ret »,
Hi bugale raktal deuz kroget 'nhe baniel
Hag en hen dougen soun laront a vouez huel :
» Ra vezo da viken douiet hor Mam karet ! »

Va Breiz-Izel, te c'heuz kaset da lodenn vad
Enep an torfetour vit hen pigosad stard.
Oh ! diouzit en deo sonj ar rouanez trubard,

Ha dre holl adarre vo meulet ar Breizad.
Gounezet an Tonkin, gant lorc'h ni a gano :
Enor dec'houi breudeur, hon deuz venjet eno!

# TAOLENN

PAGES

J. CADIOU

# IVONA

MONTROULEZ
A. CHEVALIER, MOULER
1886

D'AN AOTROU

# MIKAEL AN DANTEC

### BARNER E PORS-LOEÏS

MOR-BIHAN

---

*Aotrou ha mestr muia karet,*

***N'esaïn*** *ket larad ar blyadur a ʒantan em* ***c'halon*** *o kinnig va leorik d'ar mestr gwella em* ***euʒ karet*** *ha priʒet evel just ha rèʒon, nag ive* ***diskoueʒ*** *pegen anaoudek oun evid an digemer*

*vad a blij ober d am Ivona eun den a zo anvezet evit beza ker guiziek en iez dudiuz hom zadou koz. Va joa ha va anaoudegez, c'houi hell kredi, a zo braz.*

*Ar pinvidik, pa ro, a ra plijadur d ar paour; ar paour a ve eüruz pa digemerer diganthan, ha pa ne vez nemed he drugare.*

*Ha breman, larin dec'h, mar ge Loranz eur patriarch enoruz meurbet, Ivona skouer ar merc'hedou iaouank, eur pried euz ar goanta hag ar reïsa, eur vam evel dlefe beza kals a vamou en Breiz-Izel, er Franz, Laouik eun den leun a lealdet hag a nerz-kalon; me oar erfad eo chomet va zelen dister pell warlerc'h ar c'han skiltruz en dije distaget, gant gwir, da bephini anhei, eur Prosper Proux — et, siouaz! re abred ouc'h touez he vignounet kalonek a zong c'hoaz he gaon — pe eur barz all euz he vent Allaz!* « Non datur omnibus adire Corinthum, » *Ne gan ket nep a*

*gar ker awalc'h da laouenad ar bed ; hag er gouma-nand, mar pliz, ne ve ket bemdez eureud penherez.*

*Evel m'am euz gret va zroik en Breiz-Izel, o tont hag o vont dre an henchou, pe c'hoaz goude koan, en eur gounta e giz an tad Loranz, perlez alaouret mantel an noz en he gander, evel-se em euz kavet adarre, tamm aman, tamm aze, peadra da gempen va Ivona.*

*Ar pez hellan kovez a vouez huel dirag an holl eo em euz displeget pen-da-ben kreden va c'houstianz e pehini am euz c'hoant — nan da vervel — mez da nijal en eur vuez koantoc'h evid houman a stlejomp en draounien a zaelou.*

*Ia ze eo va c'hreden, va c'hoant, va esperanz, en despet d'ar bac'hadou a gouezo war va chouk evel taoliou kleve en dour.*

*Ma na bliz ket va marc'hadourez, evit c'hoaz, da eur rumm bennag, n'oufen petra ober d'hei,*

*nemed diskleria penoz Ivona en do ar vadelez da c'hortoz ma vo savet an de en hosperet, pez a c'hoarvezo hep dale, a gredan, dre trugarez an Aotrou hag he Vab divin, hor Zalver binniget.*

J.-C.

Quene, an ugent a viz guengolo 1885.

I

## AR VERC'H VIHAN HAG AN TAD KOZ

IVONA

Nav heur zo paouez son, tadik, deut ar mare
Da gemer eun diskuiz beteg warc'hoaz veure

LORANZ

Ia, mad, ma Ivona, me ia raktal ganez
Ha va Loranz, eun dorn e dornik ar baotrez,
En egile he vaz, o tont ganthi d'an ti.
Ar sonj n'eur ho gwelet zeue d'in ouz Tobi
Hinchet gant Rafaël.

Pemzek kwech e doa gret
Ar bed he dro d'an heol aboue ma oa ganet

Ivona. Flam hi liou, hi beg eur gerezenn,
Hi diou jod henvel beo d'an diou gaera rozen,
Gwen vel an erc'h hi zal; he lagad lem ha glaz,
Hi bleo du rodellet divar he c'herc'hen noaz
A gouez a vouchadou izelloc'h he zargreiz
Vete eur blijadur paka gant pevar biz
Daou renket dent ker gwen, ker bihan, ker koantik
Ma rofe eun he viz da gregi d'ar plac'hik;
Hi dorn ave laret hini eur varkizez,
Ha biken bravoc'h troad ne deuz bet eur brinsez.

Med koanteri hi c'horf a zo nebeut a dra
E kenver vertuziou ha furnez Ivona
Hi dilad zo dister, med ker fresk ha ker net
Mar geuz c'houez mad ganthei, ha joa gwir ho gwelet.
Dre hi labour en de, hag alies en noz
He talc'h an ti en urz ha lirzin hi zad koz.
A hed eman ar verc'h o ferra, ampeza,
O walc'hi, o c'hrouiad, Loranz da Ivona

A len ar skritur sakr, pe an histor santel,
Hep ankouad, zezo skler, hini kaer Breiz-Izel.
Peger brao an elik ambrouge hi zad keaz
Pa en doa c'hoant d'ober eun dro vale er meaz!
It kazel-az-skazel ha kement a garfot,
Ma mezel, va bourc'hiz ; ia, met gand a refot
N'huvréet ket beza ker koant hag Ivona
Pa ro hi brec'h da vrec'h an tadik joausa.

C'hour ive pere lak an eurvad er madou,
A gred ne choum nemed e kreiz ar bombansou,
Diskit en eun ti paour penoz al levenez
A ren eno pa vez azezet ar furnez.

Bemde goude he goan pa luc'he ar steret
E niver braz en env, vel perlez alaouret,
Loranz en em denne 'n he liorz da sonjal
En dud en doa karet.

He sonj gerze raktal
Da gomzou hor Salver : « *Meur a lec'h benniget*
*A ʒo e ti va ʒad.* »
Perak na vefe ket
Ha va zad, ha va mam, va greg, va bugale
Er steredenn lugern da genta, a zale
Beteg an de, hanvet er mintin *Lusifer*,
Pe *steredenn an heol*, d'abardaez *Vesper*,
Pe c'hoaz e Breiz-Izel *steredenn ar meser*,
Ha deuz roet ouspenn he hano d'hor gwener ?

Awechou gand curvad he zellou a starde
War an teir stereden galvet *an tri roue* ;
Pe war *an Ours-Vihan*, *Sirius*, *an Ours-Vraʒ*,
War ar *C'haor*, *an Dragon*, al *Léon* ha Pegaz.

Kalz plijadur en doa o tiviza bemdez
Gant pephini anhe. Hogen, aman ives
Lezenn ar garante ne gollez ket hi zro.

Pa re Loranz al lez d'an ugent koant ar vro,
Piou lekeaz unan da ober ho baro
D'an naountek plac'hik all, nemed al lezen-ze
Lare : « unan dreist holl dle goumid da ine ? »
Hon Loranz koz eta n'em blije peurvuia
Gand ar steredenn gaer a garie ar muia.
Steredennik an noz — ha red eo hen laret —
Ouz an nao ugent mil, oe an hini karet.
D'ehi, goude beza gret he bedenn d'an Aotrou,
Distak vel eur bugel, e roe he sonjou,
Ha na vije tam skuiz p'arrue neur gana
Eur zonik vrao bennag hi verc'h mistr Ivona.

Ne vize skuiz ebet, ha koulskoude, ker brao
Kave mouëz an el, ma lavare atao :
Ia, ia, ma Ivona, me ia ganez raktâl ;
Warc'hoaz embo amzer adarre da sonjal ;
Pep devez 'n euz he zam ; lezomp he vec'h d'eun all.

II

## SONJOU AN TADIK KOZ

Kement tra zo krouet a bado da viken.
Netra ne ia da goll. Pa welan eun deliènn
O koueza, o ruilla kaset gand an avel,
O vreina, daoust hag hi a ia eeun da vervel ?
Salokroaz, ar maro ne ze nemed eur ger,
An deliènn dizec'het ha breinet, mar kerer,
Azsavo adarre en eun deliènn nevez,
Pe n'em droko e seo, ha marteze e frouez.
Gwelomp eur c'hreuneun ed ; hi a vrein en douar,
Oh ! ia-zur, med evit azbeva en he c'hloar.

Me zant ive penoz va spered a zo gret

Evit padoud atao, ha n'ouzoun tra er bed
Tristoc'h eget va breur o klask lakad 'nhe benn
Ne nemed eun tam poultr hag a *choumo poultrenn !*

Esoc'h e kav larad : « na gredin mui netra
Hag evelse n'em ho kount ebet da renta »
Eget lakad he boan da viret al lezenn,
Da zenti ouz Doue, da veva e kristen,
Daoust hag hen ar breur-ze a c'hell ive laret :
Broudou ar c'houstianz, n'ho anavezan ket ?
Lounko ze nep a gar : vid'ounme Thomaz all,
Laro pez a lare va faerounik gwechall.

Nag abet 'meuz klevet, pad ma oant kren ha iac'h,
O c'hober berniou goap euz an Aotrou, he nac'h,
Ha pa zantent ho zroad tostik d'ar hez riskuz,
Dihun ho c'houstianz, o krignat : *in manus*.....
Pe en brezounek c'houek : en ho taouarn, Jesus,
A lakan va ine, oh ! bezit truezuz !

Mez, kemeromp eur vro ha na vo den enhi
Met kanfardet hep fe, petra a welfomp ni ?
Eul leon, evit sur, o varna evelhenn :
» Setu ni, mignounet, dirak peder loden :
» Karante renket mad gommanz dre hi unan ;
» An eil lodenn a zo evidoc'h re vihan ;
» Paz'oun krog en derved, koulz eo din he faka ;
» Pe me welo, na vo grik war an diveza. »

N'euz ket da larad nann. Kaer deo ar re vihan
Krial enep ar varn, koll a refont ho foan.
An hini nac'h ar Mestr a gaso da bourmenn
Ar rebechou, ar gwir, ar c'hlemmou, al lezenn.
Ar barner, hep mar braz, adu gand ar c'hrenva.
Eur wech krog en histrenn, weo ben divoeda.

Petra fell d'ec'h, tud kez ! N'em lakit en hom ñaz,
Pe seurt de danz, mar plij, renkfemp obet warc'hoaz?
*Danz-tro, passépié, bal, kontredaz?* p'hini ?

An eil hag egile, ha marteze hini ;
Rak c'houi marvad e ve gwasoc'h en hom c'henver
Eget ni evidoc'h — daoust ne oamp ket tener —
Hag a zistakfe deomp ar blijadur hep ken
D'ober ar zoniri war lein ar varriken.
Piou am zislavaro, a roio da intent
Neur diskar ar ponchou ezetaer an hent ?
A c'hell kement kanfard, eur wech troc het he ben,
Vel an aotrou Denis, war he zorn he dougen ?

Eur roue prussian, Frederik, a lare :
» Ma renkan, vit gounid, mont gant ar wirione,
« Me iel barek ganthi ; m'eo gwelloc'h larad gaou,
» Me a vezo gaouiad da nebeuta vel daou, »
Kleo nep doa c'hoant klevout. Ar c'hanfard hugunod
Na droidelle ket tro war dro d'ar ribot.
En he rouantelez, brema c'houec'h ugent vlaz,
An aotro man, m'am euz sonj mad, zigemeraz
Ar jesuisted gwinted e meaz ar broiou all,

Ouz Bro-Saoz, ouz ar Frans, ouz Spagn, ar Portugal
Kredi re beza et, pell a voa, da louarn
— Daoust, na grede netra. Allaz ! etre daouarn
An tadou dizemez ne oa met eur bugel,
Ha dezhan vel d'eun all ho deuz gret ar gentel.
— Ze c'hoarve alies gand ar sperejou fin,
N'eo ket awalc'h, mar plij, d'ho empen, d'ho ijin
Nac'h ar Mestr, he lezenn ; nan, red eo d'an dud kez
Planta ho bek tano etre dent an durkez,
Ober ar c'hontrol tre euz pez ho doe laret,
Ha lakad ho labour a dreuz gand ho speret —

Setu penoz, e lec'h c'houennad an drouk iceten.
A gassaont dreist holl, ve c'houennet d'hei ho fenn,
Eur wech gret ar beget, kresket al louzou foll
Ha dioanet kant all, en em lakont da goll
Nemorant ho skiant, en eur doui Doue
E p'hini, emezho, na gredont koulskoude.

Pell d'ober ho menec'h, ar re man a dapie :

Kentoc'h diou vit unan. Hogen, grosgez hep fe
Peger brao evefent! Mar geus chas bleo hirio,
Neuze eve gwelet kalz muioc'h etrezho.

Evit ar vugale pebez tristidigez!
Daelou, trubul, glac'har hadet en tiegez!
Rak pe seurt de doujanz dele vit ho c'herent
Ar vugaligou gez tam girik na gleofent
Euz an Tad Gallouduz zalc'h 'nhe zorn ne oar den
Pet kant million bet! A verk d'ar stereden
An hent a dle redek, hag a c'houlen ive
Diouc'h he vugel skiantek doujanz ha karante!

Oh! ni oar, ar vuez zo diez da zougen:
N'omp ket evit diskar ar bec'h diwar hon fen.
Da vihana m'hon euz eun dra bennag a boan,
Er fe, en Esperanz e kavomp eun dizoan.

Mez piou, eno, siouaz! dorro nerz ar glac'har

Ma na weler netra e tu all d'an douar ?

An hini zalc'h ar zac'h, mar ge henvel d'al laer
A lak ebarz, setu eun dra all a weler :
Eun den hep fe gristen, na gred netra ebet,
O lounka marvaillou ann holl furlukinet.

Pa gounte he sonjou, en ti, da Ivona.

Ivona

Oh ! p'hen larit tadik, kementse dle beza.

III

## EUR C'HAMARAD NEVEZ

Evel se peurvuia achue pep histor,
Rak Ivona dije kentoc'h lounket ar mor
Hag he pesket evit mankoud da gaout tizianz
E pep gir ziskoulme hi zadik fur Loranz.

Eun allik abaoue eun toullat deveziou
Wele an daou gristen hag heulie ho giziou.
Hor c'hamarad nevez oa pentet evelhen :
War he gein eur zae du ; tok kampet war he ben,
Bleo hir ; fas touz henvel d'hini eur verc'hodenn ;
En eul leor alaouret va mab ra van da len,
Mez, d'an distera trouz, krak ! he fri zo en er.

Awechou all a stlap taoliou lagad dre laer
Dreist ar c'hleûn ieotennet zisparti ho jardin,
Er gearik ker zeder rer anhei Plougistin.

Evelse oa disket gant he vreudeur hena,
Ar blantenn deut gwezenn vir hi ffeg peurvuia.

Perak na choume ket, p'en doa c'hoant da pedi
Sioulik brao en he gampr?
Oh ! plijo d'ec'h kredi,
Ar paouik doa lennet an Aviel buhan,
Hep gwelet ar rebech gret d'ar farizian;
Hag ouspen piou gredfe beza divez awalc'h
Da sonjal ve traou faoz dindan lost eur voualc'h ?...

Hogen pep krouadur zo staget d'he vicher,
Pephini ra an neûn eo galvet da ober.
An alc'houeder en deuz vit nijal diou askel,
Hag a nij; eur c'hure eur hrevial vit teurel

Tu man, tu hont d'an dud he bedennou santel,
Hag ar fésoun gwella d'ho skuilla, d'ho leda
Eo pedi en avel, kreiz an drouz, petra ta!

Pa deue ar plac'hik el liors, oh, neuze
*Pater*, *Ave*, salmou, *Oremus* a deuze
War bek teod an *Aotrou*.
Rak Laouik ne oa ken
Laouik evel diagent. N'ouzoun dare zoken
Hag hen an aotrou mear na denne he dok plouz
Evit larad *bonjour* da genta d'ar marmouz.
Pez zo sur, tad ha mam, breudeur ha c'hoarezet
Hag an holl koulz laret, nemed ar c'hanfardet
Doa c'hoariet ganthan *pikarom*, *pentoultik*,
Re, marphj, an *Aotrou* euz lostenn du Laouik.

Neuze ta pa lamme an diaoul kreiz he bedenn,
Nebaon! va goazik'n doa bec'h kaer gand he gudenn!
.... .... .......... ...... ..........................

Me garje, emezhan, kreiz krignat he vreuvial,
Gouzoud petra a c'hell Loranz koz huvreal

Ar bik, me z'aoun, en doa kroget en he skouarn.....
Mez, loskomp an abad da c'hoari he louarn...

Ia debron braz am euz d'ober anaoudegez
Gand an den enoruz welan aze bemdez
Hi benn zavet en env. Mez penoz n'em gimer?
Ne lar, war a glewan, na *Pater* na *Noster*.

Oh ! ar farizian lare ive gwechall :
» Mil bennoz, va Doue, n'oun ket vel an dud all
» Pere a zo laeron. Vit pez a zell ar iun
» Diou wech da nebeuta her ran striz pep sizun.
» An deog a roan euz a gement am euz.....
» Harao, d'ar publikan son he ialc'h ato kleuz ! »
Ha koulskoude heman — c'houi a oar koulz ha me,
N'em dennaz en he di iac'h pesk, neat ha pare.

Ma c'halfenn, larc c'hoaz, gounid an ine ze !
Piou oar, me ve person hep dale marteze...
Pep soudard zoug 'nhe zac'h danvez eur *marechal*,
Araog ! na pa dapfenn met karg a *jeneral*

Marfadik, p'am euz gret eun tam mad a studi,
N'am bezo poan ebet evit c'houeza he fri.

Ma n'oc'h euz ket gwelet, o denik kez Loranz,
Eur maout a seminer goest da frika ar Franz
Dre an *théoloji* 'neuz plantet en he benn.
Lakit evez, warnoc'h eman prest d'hen astenn..
Ne zeuz den evelthan. Disket 'neuz B-A-BA
E gallek, e latin... rak se diwallit ta.

Ne doa ket echuet an abad he huvre,
Teu eur c'houezadenn sec'h divar lein menez-Bre,
Ha setu eur follen — war pehini meudoù

Hon *Aotrou* o pedi, doa lezet he roudou —
Da nijal ouz he leor ha da vont da Loranz.

Kaera tra, emezhan ! Oh, na brava taol chanz !
» Pebez digare koant a gouez d'in euz an ee
» D'anaout ar pagan koz, d'hen c'hounid da Zoue !
» Abars nebeut, m'he tou, e teuio d'an iliz. . »

Allazik ! nep a gount, Laouik, hep he hostiz,
A renk kounta diou wech ha distrei war he giz.

Hep beza gwel c'hoantek, Loranz e doa sellet
Ar paper ; warnhan oa... fas itron ar Salet
Er gwiskamant iskiz doa ar penn asotet
Lamerlier, vit c'hoari ar Werc'hez, invantet.

LORANZ

Daht, Aotrou kure... deoc'h eo zur ar paper..

AN ABAD

Benastoue va den.

LORANZ

Aotrou, ho servijer.

Sell ta, eme Laouik... ne oan ket e gortoz
Da gaout ken amgraüz ha ker mad ar paotr koz.
Red vo din, a welan, warc'hoaz pa zistroin,
Kemer ganthan an ton jentilla a c'hallin.

IV

## DERSIENN

E de warlerc'h, Laouik. — Sonjet ganthan ar pez
A larje da Lorauz, ha penoz ar baotrez
Dapje he gomz kenta — rak plantet doun en doa
En he benn a choumje da c'hortoz Ivona —
Arruaz, he vreuvial kloz dindan he gazel,
Digor frank he lagad, ha koantoc'h, diskabel.

Azéet hor Mentor war he gadorik koat,
Setu raktal Laouik o tont hag o tostaad
Vel eun eskop luban pa ia da eur palez
Da ober fors kudou e harz treit eur brinsez
Ha zoken chiboudik dirag al lakizien,

Rag eno ve meûr mel kein hon eskibien,
Muioc'h marteze c'hoaz eget er Vatikan
E pelec'h n'em lakont ker plat ha bara kan.

LAOUIK

Noz vad d'ec'h, Loranz koz; penoz a rit hirie?

LORANZ

Bennoz d'ho madelez; a drugare Doue,
Na c'houitan ket, Aotrou.

LAOUIK

Ho kweloud ran bemdez
O sellet en envou. Hac'houi pefe enkrez?
Na pezit aoun ebet evit diskleria d'in
Ho poaniou, d'hei vezo kement harp a gavin...

LORANZ

N'oun bet biskoaz, aotrou, gwall aounik em buez,
Ha mont a gil hirio dirag ar wirionez
Ne man ket am speret. Hep distro ta na gaou,
Me gounto va foaniou pa blij d'ec'h va zilaou.

An amzer zo klouar, Mae en he gaera stad;
He vokejou a strink a bep tu ho c'houez mad.
Seiz taolik neuz roet gand he vouezik skiltruz
Kloc'h an iliz parroz. An heol zo vont da guz.
Al lapouset 'nho c'hlud deuz lezet ho richan,
Hag ar vugaligou ho c'hoariou dre gan.
Ar gearik e ve sioul paneved eun drouz mor
Zistag an hent houarn.
Didrouz e tal ho dor,
E tu-man, daou bried a gount al labour gret,
En hini a wintfont warc'hoaz veure a bret ;
Penoz ive eo poent kas Rozik da zizoun,
Penta ar mab henan vit eureud he baeroun.

Etu hont, daou allik verk ar gounidegez
Dleont kaout war ar zaon, an hollen, an ampez...

Lod all gand ho loa beuz, war ho skabel e meaz
Lip dizeblant vit koan, krampoez trempet 'n ho leaz.

Aman, Per da Jannik a zispleg he dro Franz,
Ha Jannik lar da Ber penoz brema michanz
E sonjfont dimezi...

Aze, Iann hag Anna
Gemer ho dosréou vit pep sul pardonna.

Eur verc'hik a garfe tanvad eur begik lez,
Allaz! pinvidik e hag ouspen... penherez,
Ha paotr na gred tostand, ker lorc'hek e ar vam,

Etretant Ivona chas laouen war hi stam.

Daoubleget war ar c'hleun Laouik astenn he vek
Evit klewoud gwelloc'h histor an amezek.
Deut ive c'houi, lenner ha lennerezed vad
Da zilaou petra lar tad Loranz d'an abad.

LORANZ

Job gwasket gand an drouk a lare evelhen :
» Buez an den ne de nemet poan hag anken ;
» Dont ra vel eur rozen, goude e ze troc'het
» Hag e ia vel eur skeud hep chan tam ebet »

Jakob lare ivez d'ar roue Faraon :
» Va buez zo bet berr ha leun a ran-galon. »

N'oun netra e kichen ar patriarchet-ze,
Kement hag ho hini 'neuz poaniet va ine.
Dek vlaz ha tri ugent zo brema war va fenn
— Na hetan da niknn eveld'oun dho zremenn —
Iaouank em euz kollet va ;zad, va mam karet.
Eun tamik peadra gant poan ho doa goret,
Ar paourkez danvez se, dre laer zo et en dro
Evel ma gountin d'ec'h bremazoun, va aotro.

Eur vreg a fesoun boa dibabet, ha Doue

A ziskennaz warnomp eur rumad bugale.
Pevar Hen deuz galvet. Abarz nemeur goude,
Ho mamik ker tener ieaz d'ho heul d'an ee !

C'houi am c'hredo, Aotrou, mar d'oun bet glac'haret,
Bep wech, e kreiz va c'holl, da Zoue 'm euz lavret :
» He roet ho poa din, hag he gemer a rit,
» Ra vezo gret pep tra, O Mestr, vel ma karit. »

Allaz ! — aman Loranz n'em savaz neur grena —
Kement all a enkrez ne oant netra, netra,
E kenver ar poaniou 'm euz gouzanvet warlerc'h.
— Laouik n'em zao ive en he za — An teir verc'h
Oe choumet c'hoaz ganen (eben oa dimezet)
Ha ne ket deut an diaoul da lakad 'n ho speret
Oa dleet d'hei lezel ho zad koz hag intaôn
Da veva, mar karie, divar glac'har he gaôn,
Pe da vervel kentoc'h dre nerz he ran-galon ! ! !
Biken befe kredet divize ho mistri
Flastret kalon eun tad evel eun torch listri ! ! !

Ia, et int 'n eur gouent, an eil warlerc'h eben,
Da n'em vezia beo, ha dra kriz, 'n eur goulenn
Al lod a zeue d'hei a berz ho mamik kez!
Penoz c'hell tud devot beza ker didruez!
Goude beza rannet, brevet kalon eun tad
Dont c'hoaz da ziframma ar pez en doa a vad!
Ar c'houec'hvet gourc'hemen : « *tad ha mam enori* »
Ho respet evithan eo hen deurel er pri!
Lezel al liberte gant tud zo ker digar,
Me c'houlen, ô va bro, ha ne ket eur glac'har?

Laouik a éj he benn, hep larad tra war ze,
Teuzi renk ar gaou vil dirag ar wirione.

Pounner oa bet an taol. Eur c'houezen ien grogaz
E tal hon Loranz koz.

Ivona p'arruaz :

« Petra zo, emezhi, tad, n'em gavet ganeoc'h? »

AN AOTROU

Oh ! bezit, Ivona, bezit dinec'h e peoc'h...
Ho tad en deuz sonjet er c hroaziou a bere
Eo karget hom buez...

IVONA

Klevit va digarre ;
Eun dra bennag, Aotrou, zo c'hoarvezet aman,
Rak biskoaz na veliz al liou fall ze warnhan.
Deomp eta, tadik kez... skuiz a dleit beza

LAOUIK (en eur zellad)

Evurusa Loranz ! Chentilla Ivona !

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

IVONA

Tad, petra rin-me d'ec'h ?

LORANZ

Oh ! netra ; p'am be poan,
D'az kweloud, d'az silaou ez e va holl dizoan.

## V

# ENKREZ

Loranz hep nec'hamant a ieaz d'he wele ;
Ivona enkrezet a choumaz war vale.
» Arabad emezhi, klask wiou e nezou koz.
Me avad e ve brao ma tigouezfe fenoz
Drouk gant va zadik kez — e despet d'ar gomz vad
'Neuz vit an taol kenta laret d'in an abad —
Ha ma vefenn kousket ! Petra larfe an dud ?
An teodou fall ve eaz d'am c'havoud zod ha mud.

Dao, dao, dao ! — sell ! divheur ! Piou a sko war an or ?
— An aotrou medisin zo e c'houlenn digor.

AR MEDISIN

Dimezel Ivona, na pezit aoun ebet.
Ervez zo laret d'in, drouk zo en em gavet
Dec'h d'an noz gand ho tad, hag ez'oun deut founnuz
Da welet e pe stad man Loranz enoruz.

IVONA

O aotrou Douarlan, kant bennoz Doue d'ec'h...
Pignomp ta, mar kirit, pignomp sioulik d'an nec'h

Poent e oa erruoud. Loranz, hep klem, a gren
Vel eur wezen dero a ej eun avel gren.

AR MEDISIN

An dersien ma a vo distaget a dro vad...
Med, m'am c'hredit, va merc'h, na lezfot ket ho tad,
Arog m'am bo laret, da vont en he jardin.

Bep heur vije goulenn a bep korn Plougistin,
Euz iec'het ar c'hlanvour, rag an holl hen karie.
An *aotrou* en he doull oa nec'het e keit-se.

Teir zun choumaz Loranz hep lakad troad e mez.
Ar sivi deuz kresket, al lapouz gret he nez;
Ar rozen digoret hi deliou dudiuz;
Dre holl, Even gwisket ker gaerdet ker joaüz.
Ar foen barz ar prajou, zo koantik da welet;
Ar parkeier glaz-griz vo prestik alaouret;
Kerez, koper, gregon, ra plega ar brankou;
Iec'hedou vo evet gant chist ar verjezou;
E pardon *Béaj-vad* a ruillo levenez,
Ha zur, da *Foar-an-Nec'h* vo laouen Montroulez.

Mez distroomp d'hor maout. He spered da Laouik
Oa gant Loranz, oh! ia; ha marvad eul lommik
Gant Ivona. Gwall hir e kave an amzer;
Ne wie pelec'h tréi, na pe seurt stum kemer.

Petra c'hoari ganez, c'houlennaz e person,
Eun devez war lost lein; ha klanv ve da galon?
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

Kovesour, 'nhe kaset, a laro d'ec'h bep taol :
« Arabad kuz » ; med hen, lipet al leaz, ne dol
D'he person med... ar pod...

AR C'HURE

N'am euz netra ebet
Med anken o welout penoz e ia ar bet.

Darbet oe d'ar gomz-ze lakad an tan en ti.
Dour *skler* oa war an daol ; c'hoarzet oe bet outhi,
— Vit freskad ar c'hafe, e doare ma zeo just
Deur paour ker labourer e deuz eur vicher rust —

N'ouzoun dare penoz ar person a gredaz
Oa rebechet dezhan ober he damik goaz.

AR PERSON

Ha sonjal a ra d'id am euz ezom breman
Mont d'az vete vit goud ped beraden aman
Ziskarin em gweren ?

AR C'HURE

Koll rit ho poult, aotrou,

O tenna war gedon a red en Tombouctou.

Ar person pehini ne oa ket go he doaz :
— Tom boutou, tom boutou... Srivet a vo warc'hoaz
D'an eskop hag a vo......

AR C'HURE

Mez pa lavaran d'eoc'h...

AR PERSON

Ha me a lavar d'id z'oun mestr aman... ha peoc'h...

AR C'HURE

Ne oa tam gir ganen da sellad petra rit,
War ze ez'oun dinec'h. C'houi skrivo, mar karit...

AR PERSON

Han, han ! ne ket d'inme ez poa sonjet... mad, mad...

Ha setu Laouik kez, eun dren e mez he droad,
Da redek d'ar jardin ha klask tenna eben.
Allaz ! ker en euz klask eno, na wel den, den !...
Hag an dren n'he galon ne ra nemet gwasad !

Evelato Loranz a zeu da zederad,
Et an drouk en he hent ; hag ar verc'h stad enhi
Deuz mignounet nevez : pemp pe c'houec'h gwenili,
-- Ne oar ket ped dre jnst.
E korn he fenestrik,
An tad hag e farez feal d'ho mestrezik,
E distro a vro bell, doa neziad adarre.
Ah ! n'ho doa aoun ebet deuje ar vugale
Gant ho daouarn skalfet da nejaoua eno.
« Piou garfe, emezint, o c'hanaout mad ar vro,
« Ober poan da eun el, d'an elik Ivona ? »

•

Peger brao oa gwelet hi dorn o vruzuna
Bara d'hi labouset ! hag ar vam hag an tad,
Goude eun droik nij, dont d'he zrugarekad !
Ha na brava traouik ! Ivona fringoie
Gant hi mouez ker dousik d'an eil ha d'egile !

M'en dize Laouik kez klewet unan hep ken,

N'en dije gand ar joa zur zur kousket taken.
Med allaz! en he droad a poaz atao an dren!
Loranz a zalc'h an ti; ar verc'h choum n'he gichen.

D'he dro, kreiz peoc'h an noz, an eostik eüruz
Zistage d'he vestrez zoniou melodiuz;
Ivona a dride o klewoud ar mestrik.
Ho! Laouik a garje beza al labousik!

VI

## EUR GENTEL

Dre fors kana Nouel, lare d'in m'amezek
Gwechal pa oan bihan, e teu an Nédélek.
Ar medisin — unan ar re wella, dam giz,
Em beuz anavezet adal ma iaouankiz —
Doa roed e c'hrad vad ma ieje Loranz kez
D'ober eun dro liors, harpet war he baotrez ;
Ha setu int eta o vont sederik braz
Evel daou amouruz beteg ar gador skoaz.

IVONA

Alo ! breman, tadik, me za prim da pinset
Va lienach ; ha c'houi, c'hoarzit brao d'ho steret.

LORANZ

Ia, ke, va labousik, d'az labour binniget;
Vid'oun me vo gentil gant va mignounezet.

Evel ma sonjit mad, Laouik ne oa ket pell;
Na wie gant ar stad penoz en em derc'hel

LAOUIK

Na me zo bet poaniet, Loranz, en deziou mau !...
Setu c'houi en ho ploum ha pare a welan...

LORANZ

Ia zur, aotrou kure, ha ra vezo meulet
Hon Tad a zo en Env

LAOUIK

Hag itron ar Salet...

LORANZ

Goustad, deomp war hon han hag ez afomp pelloc'h.
N'oun ket gwal souézet o klewoud ac'hanoc'h,
Nann sur, va aotrou kez, rag gouzout ran penoz
Kalz euz ho kenvreudeur a vir ho lagad kloz

War ar gevier pakot ebarz ar siminer.
Sonjal re d'in velken o poa eur skiant re gaer
Vit harpa eun dra faoz ha noazuz d'ar gwir fe.

AR C'HURE

Gaou, itron ar Salet ! neuze ta, me garfe
Kaout etre va skilfou eur pinsin balc'h bennag,
Kanfe goap d'ar Salet ! 'Neun taol pao ve distag]
He c'hoaperez diouthan ; rak, pez so zur, eur mab
En deuz evit hen ren an tad santel ar pab,
Mistri zibun dre leor Billuar, Ligori,
Rodrigez, Peroné, Veuillot, Tronson, Guri,
Na c'hell ket fazia na beza eun azen

LORANZ

Ichékon ! nag a dud ! vit paka fri pep den
Renkfenn kaout eun dévez...

AR C'HURE

C'hoarzit, Loranz, atao ;
Med ar Salet, ha c'houi ve goest d'hen dianzao,
Ha da ziskouez d'in em beuz lounket eur gaou ?

LORANZ

Raktal Aotrou kuré, mar kerit va zilaou.

Da genta ar Werc'hez, piou lar deuz hi gwelet ?
Daou gezik oa a vec'h digoret ho speret.
Hervez ho lezennou eun test ne test ebet ;
Pevarzek vla zo red, ha Maximin n'en doa
Met unnek, Melani a vec'h pevarzek vloa.
Rak se ta testeni ar paotr zo didalvez,
Ha na refot netra gand hini ar baotrez.
Eskop ebet na hell gand eun testik hepken
Planta traou burzudus en eun iliz kristen.

A naontek gwengolo, emberr daou ugent vla
Petra deuz int gwelet ? « Ar werc'hez o wela ! »
Ec'h ! Me larfe kentoc'h, an diaoul o vouzc'hoarzin
Neur welet an dud kez o koueza 'nhe pinsin.
Ha petra, emezint, e deuz lavaret hi.
« *Ma na fell ket d'am fobl*, klewit, *d'am fobl senti* »

(Biskoaz an drouk speret n'euz stignet falloc'h tra)
« *E vo red din lezel brec'h va mab da goueza.*
« *C'houec'h de em boa roet d'an dud vit labourad,*
« *Med ar zeizvet zo d'in, ha den n'hen vir ervad* »
Gand ar sotoni ze daoust ha c'hui gav c'houez vad ?
Hag ar werc'hez a ve muioc'h trugarezuz
Eget salver ar bet ? Euzuz, Aotrou, euzuz ! !
« Eun Doue zo hepken, eun advocad hepken
« Etre Doue ha ni, Jesus-Christ mab an den »
Ze lennomp el lizer gant Pol da Dimote,
Ha c'houi hen deuz lennet michanzik koulz a me.
Ar werc'hez n'hem rafe Doue hi he unan !
Ne ket hi, mez an dud her ra Doue breman !

Laouik sîlaou bepred, hep lavaroud netra.
Med Loranz ia en dro, ha falz kammet ne ra.
Ar werc'hez hiric zo a uz Doue an tad !
Ia, siouaz, kement se ne ze met re anad.
Petra weler breman, ebarz an ilizou ?

War aoter ar werc'hez ar c'haera bokejou
Hag an aour o ruilla harz treit an itron goant,
An dilerc'h vo roet d'ar Mabik ma 'neuz c'hoant !

Pad eur miz hep diskuiz, hi a dap enoriou
Hag e kement kantik an holl meuleudiou.
Digarez ma kanont *Ave maris stella*
War toniou da zanzal, an tadou Loiola....

AR C'HURE

Ia, ia, med diskouezit, ervez m'ho c'heuz gwestlet
Ez eo faoz hon itron burzuduz ar Salet.

LORANZ

Fé ! diez e ze d'in gant eur c'hoz dimezel
Ober d'ec'h eun itron... Med, koulskoude, evel
Maz'oun techet d'ober plijadur d'am nesa,
Vit plijout d'ec'h, aotrou, me raio eun esa.

Koef soun kroumet eûn tam war an arog er pen,
Kurunen roz var dro ; eur pez gouzougen wen,

Boukejou tro war dro ; roben wen goloet
A berlez lugernuz ; davancher alaouret
Leun a berlez melan ; lerou melan zo ken ,
Boutou ler gwen, gand roz , bouklou metal melen ,
Er bruchet eur groaz aour dre eur chaden dalc'het ;
Krist, turkez ha morzol ; eil chaden melennet ;
Ment braz evit eur plac'h ; bek gwen hir eun tamik.

Setu aze, aotrou, al leanez sodik
Zo bet ker burzuduz e menez ar Salet.
Dimezel Lamerlier eo ar pen avelet
Deuz gret ar c'hoari ze. Pep hini en Grenobl
Anvez mad ar zodez a lavare : *Ma fobl.*
Hag arog a goude an naontek gwengolo
Ez e 'n'em diskouezet en he gwisk divalo.

D'ar person Déléon he dewa tamalet
Da veza c'hoariet ar Werc'hez er Salet,
E deuz gret daou brosez : ho daou e deuz kollet

An advokad, Jul Favr, ker brudet e Pariz
Na zistrofe hirie mez'aoun braz war he giz,
Ker brao oe ar chupen e doa tapet eno
Neur difen eur zodez anvezet mad er vro.

Red eo beza leal : pinvidik braz e oa
Ma mezel ; ar mizou e deuz prizet paea.

Hi unan deuz renket ouspen eur wech anzao
Oa hi ar werc'hez foll ; — sod ve paket atao —

Mar doc'h en douet, aotrou, testou a zo beo c'hoaz.
Goude ma plich d'ec'h lenn, c'houi laro dın warc'hoaz
Hag hen meuz laret gaou diwar ben kement se ;
Presta rin d'ec'h levriou ziskouez ar wirione.

An eskop Dupanloup, goude eun enklask piz,
'Neuz laret : Ar Salet zo noazuz d'an iliz. »

Ar miraklou nevez, en deuz laret eun all,
Ro d'an dud disfiziaz ouz ar re gwir gwechall.

Ar C'hure

Hag an abek ma choum hon Itron en he za?

Loranz

Arc'hant ar pennou zod deu eno da goueza.

E keit ma vezo sour o harpa ar gevier
Kement Leon a vo harpo pep Lamerlier.

VII

## EUN NOZVEZ LUGERNUZ

Ivona

Gwall hirrik ez eo bet, tadik ho komzerez
Gant Laouik, ha mez'aon, c'heuz ive didruez
Stardet ar vinz dezhan; rak a ié d'ar ger
Vel eul louarn troc'het he lostik gand ar ier.

Loranz

Bez dinec'h, Ivona; ar pabor ze a Rom
'Neuz klasket eur gentel a b'hini doa ezom.
Na p'am befe gwasket eun tamik he golier,
N'am euz ket diskaret c'hoaz dez'han he vannier.

Ivona

Oh! neuzfors, tadik kez.....

LORANZ

Sell, sell ta ! ha tez pe
Tolet eul tammik sell war an aotrou kure ?

IVONA

Fe ! ne laran ket nann. Eun den iaouank a zo,
A zo bet a viskoaz hag a vezo ato
— Nemed eve ganthan dirol he chapelet —
Da gement merc'hedik eun dra vrao da welet.

LORANZ

Mad, mad, ma Ivona ; ar gwir a zo ganez
Ar ger ze dall d'inme eur vagad gwirionez.
Warze deomp d'hon diskuiz.

Antronoz, kenta tra
Ra an *aotrou*, ez e dirak Loranz roga,
Dibenna ha drailla he Itron ar Salet
Oa et eun de war nij ouz he leor alaouret.

Oh ! nag a wech vite, taolik avel meulet

Gant Laouik d'hen beza ouc'h he vec'h diramet!
Panevedoud marvad vije c'hoaz an *aotrou*
O peuri ber en ti ar person *Tomboutou*.

Ha c'houi o c'heuz sonjet, va lennerezik koant,
Penoz oc'h n'em gavet, ouz dek, triugent, kant,
Gand ho muia karet? Ma, sonjit en dra-ze,
Hag e veulfot ive eun draik marteze.

D'eur pardon oc'h bet et, hag eno c'heuz kavet
An neudenn ouz p'hini ho chanz vad oa staget.
Mez piou, mar plij, ho toa aliet da vont di?...
Eun tam bihan ouc'hpen, m'ho kwele o senti
Ouz eur c'hoz pikezen, hag o vont dre gaera
Da vronda kantikou, da flemma rosera.
Petra pefe tapet? E kuz, eur c'hoarzaden
Digand eun tam zakrist! Ha goude? an neuden?...
An neuden! unan all he dije dastumet,
Ha gant spillou santel, Katel c'houi ve choumet.

LORANZ (d'hean he unan)

— Hag an er ve spountet rag al laouenanik ?
Pe heman 'n egile troet ? — Ha da Laouik :
Buanik it e dro, a gav d'in me, aotrou ;
Eun tolik, ha setu gwintet ho idolou !...

LAOUIK

Ne dal netra, Loranz, stourm enep ar reier...
Me zo 'r paotr egiz-se : enebour d'ar gevier.
N'oun ket evit miroud eur gaou em galotenn,
Hogen, war ar Salet eo gret va sklerijenn,
Ha setu an abek ma tizkolpan hep mez
Ar pez ne gredan mui beza ar wirionez.

LORANZ

E kement tra blij d'in eun doare kren ha berr,
Ha dreist holl an dud eeun vel hinen ar *Bater*.
Henvel beo ho kavan ouz an aotrou Gaston.

(LAOUIK enhan he unan)

Oh ! m'an dije laret ouz ar verc'h a galon
A zalc'h vel eun tenzor dudiuz en he di !
Nag a bet a garfe beza henvel diouthi !...

Loranz

Penher an dud chentil e ti pere, brema
Pempbloa, oamphom pevar : vamerc'h henan, Mona
Va mab kaer, Ivona ha me kent evuruz
Haller beza er bed.
An dud-man enoruz
Ha kalounek zoken, daoust ma oant ouz Bro-Saoz,
Doa kontrol d'ho c'hreden, ne oarnikun penoz,
Fiziet ho mab Gaston d'an tadou dizemez,
Pez oa sklearvel dour sklear, c'hoarvezaz, eurzulvez :
Eul lizer ouz ar mab.
Choum a ra er banner
Beteg an de warlerc'h gand an holl kelier.
Ligori hen dije kutuliet war an tom ;
Ind d'ar zul na rent tra met striz pez zo ezom.
Lenn ar *gazetennou* zo kontrol d'ho lezen ;
Diouc'h eul lizer memeuz n'ouzont ket dont a-ben.

Ar mabik a skrive gir vit gir an dra-man :

« Va zad, va mam karet, trugarekad a ran
« A c'hanoc'h diouz pep tra hoc'heuz gret evidoun,
« Brema renkan silaou hag heulia va c'haloun.
« Diwalit ive c'houi ouz Luter ha Kalvin ;
« Ho c'hreden a zo faoz, va hini zo divin,
« Ra plijo gant Mari kas deoc'h ar sklerijen
« Edeuz va ziframet diouc'h an devalijen.
« Neuze ni n'hom welo adarre er bed-man ,
« Med anez da viken deoc'h keno a laran. »

Ne ket dinme hepken, en hano hon Doue,
Teu trubardet Jesus da ranna an ine.
Ar *frèret*, *seurezet* deuz gwelloc'h da ober :
Dimezi hep spounta diouc'h ar c'henta dever.

Peurmantret, glac'haret, distrempet gand ar vez,
An daou brotestant trist zistroaz da Londrez.
Va mab kaer ha Mona a heuliaz ho mistri.
Hogen, ioa da laret, n'int ket evidomp kri ;

Eur wechik an amzer ho deuz sonj ouz ar ger,
Ha gant pep sonj kavomp eul lioursterlingpounner.
Evel-se e vevomp, ha gant labour va merc'h
Ezomp hep nec'hamant diouz an devez warlerc'h.

LAOUIK

Dre-ze, Loranz, me well eun dra rouez en ho ti...

LORANZ

Ia, va fizianz er Mestr, ha dezhan meuleudi.

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

LAOUIK

Hag an aotrou Gaston, kontant braz e vefenn
Da glewoud c'hoaz eur wech kélou diwar he benn.

LORANZ

Allaz ! Aotrou, wai-ze eo ret mad deomp kroaza.
Pa ve zec'h ar billik, an tan na frit netra.

## VIII

## SEUREZ WENN

Daon avad! me Laouik, setu aze eun den
Hag a oar dizeblant diluia he guden
Meur a dro a zo c'hoaz en he ben arc'hantet
Ma voutfen anezhan war ar protestantet.
Med, goustad, amzer zo. An noz ro kuzul vad
Da c'hortoz, breviel, deuz ha pedomp eur pennad.

Ah! Wicht! pedi, pedi, ze zo brao da larad....
Loranz koz ha Gaston — eul lommik Ivona —
A drot en he speret; koulz ve dezhan kana*.
*Marlbroug s'en va-t en guerre* hag esaad brevierou.
He veud hag he lagad a zo war gousperou.

Med hep finval, ken peul an eil hag egile.
An noz zo et en dro ha deut war lein an de
Ar c'housk gand he pao ploum. Kenavo gousperou,
Komplijou hag ar rest.
E kreiz he huvreou,
Mare an offeren, pa lavar ar c'hloc'hik :
Din din balaon dindin, dindindin ha daonik,
Nann, nann, me ar c'hure, ne ket ar zon bli din.

Hogen, epad ma roc'h, ar paour ofern vintin
A dremen brao entre baro ar *seurezet.*

Med hep dale arru Tomboutou kounaret.

AR PERSON

Penoz m'oud aze c'hoaz, lanchore didalvez [1].
Petra a larin me d'ar *superiorez* ?

AR C'HURE morgousked

Oh ! iei, iei ! Aotrou kez, pebez red-kof meuz bet !
Ho ped truez ouz-in ha n'em damalit ket

N'oun ket bet goest zoken d'echui va breviel.

AR PERSON

Mad, mad, me ia raktal da glask *Seur Sant-Armel*
A zo ken anoudek e kement seurt klenved.

LAOUIK ('nhe unan)

Krak! Ar *Seurez* wel drouk pelec'h n'euz droug ebet!
Zur, n'em bo ket emberr, naun n'em bo ket ar chanz
Da weloud, da glewoud va c'hamarad Lorans....
An diaoul gand ar seurez! Hounez, eur médisin,
A gemer pik vit bran ha panez vit irvin!
Oh! medn'euz fors, warc'hoaz me vo barek em za...
Ha koef gwen n'am barzo da c'houista eun esa.
Evit gwelad.... Loranz.

*Seurezik* al louzou

En eul lamm on e pen guele plun an *aotrou*.
Avec'h ma oc eno, eun taol gurun a strag.

Seurez Sant-Armel

Me zante er c'hoummoul eur c'hoant venjanz benag.

AR C'HURF

Mouez an Aotrou Doue a lavar, *seurez* kez,
Ho c'heuz laket ho piz er wech man a gostez.
Me n'oun tam klan ebet.

•

AR SEUREZ

N'euz fors, pe me welo,
Aze, aotrou kure, choumfot an de hirio.

LAOUIK (d'he unan)

Oh ! mad, petra ra ze ? N'am beuz netra fenoz
Da frita er jardin, rak marvad Loranz koz,
Pad ar gurun, ar glo, n'em zalc'ho en he di,
Hag e keit se embo amzer gaer da pedi
Ar werc'hez, mar gallan.

Darn zo ha n'ouzont ket
Penaoz hor bro karet zo renet gant merc'het ;
Ma, er giz se man kount koulskoude, koulskoude !
Ha ne oar den pegoulz vo skubet ar c'hiz se !

Pobl, persoun ha kure a sent ouz ar vaouez ;
Ar zaëou du, glaz, gwen, ne glevont nemet mouez
A ziver a zindan ar zaëou violet ;
Ar re man hag ho mestr nezint nemet sklavet
Ar zaëou dok kwech-du pere a zent d'ho zro
Ouz an itrounezet a douzont e pep bro.

LAOUIK

Mez, ne ket se e ze. Brema pa z'oun barnet
Da veza klan, da iun, ha da choum hep pignet
Ouz tol paotr *Tomboutou*, ha gant *Seur Sant-Armel*
Diskarget ouz ar bec'h da zibun va breuviel,
Me ia en honestiz, da leuskel va sonjou
Var Gaston, var Loranz hag he holl divizou.

Gaston a zeblant din a zo eur paotr leal.
Ne ket eaz 'nhe voutou, ho lez a ra d'eun all,
Ha flip, flip, setu hen — laro teod leiz eur c'har —

Piou oar e pe seutt bro, da zizoun he ziou c'har.
Ne gav ket din ve sod ar mabik Gaston ze ;
Er greden protestant n'em skuizaz, vit doare ;
Me wio an abek ; Loranz oar ho anaout,
P'eo gwir hen deuz ganthei kriniet meur a dam maout

Pep seurt traou divalo 'menz klevet ha lennet
War ho c'hount. Mez piou lar ez'oun bet kelennet
Ervez ar wirionez ? Ar Salet 'm boa ive
Lounket, ha ze zo gaou, eur pez gaou koulskoude !
Diwalomp ta ; me gleo Loranz o larad deomp
Hon euz paket gevier c'houekoc'h ha na gredomp ;
Hogen pe seurt gounid en defe Loranz kez
Da hada drez ha spern ken tost da doul he vez ?

Esaad arin eta goulen ouc'h va Mentor
Hag hen hon euz war ze lennet er memez leor.
Velkent ne gavan ket en deuz Gaston gret mad
Diframma ho c'halon d'he vamik ha d'he dad.

An tadou dizemez, red eo beza gwirion,
M'ho defe bugale, a drokfe pen d'ho zon.

Kement ze ha traou all a zile hon Laouik
Pa zigouezaz Morfe da freskad he bennik.

IX

## EN EM ZALUDI REONT

Brava abardaez, e tal an arne dec'h!
Ker koantik ma chouman eur pennadik ganec'h.
Biskoaz al loar en env n'en deo bet ken zeder:
Ha velkent me oar eun kaeroc'h eget an er
Distanuz alanan, eget an oabl ker glan,
Eget ar bokejou a gas c'houez mad aman,
A lare Ivona daoulinet ker mistrik
Hi daouarn unanet var daoulin hi zadik;
Eur mouchouer gouzoug a liou glaz pers a gouez
Tost beteg hi zargreiz, evel evit diskouez
Peger fin eo hi ment, war hi bruchet hi bleo
Plansonet dilikat en diou wiaden teo;

Choarzin ra hi lagad.

Eaz eze da Laouik

— A zel dre he bedenn — gout penoz ho daouik

A zo en em hegaz.

LAOUIK

Skurpul meuz da dostaad...

Ma teufe, evidoun Ivona da gwitaad

An doare dudiuz ha ker brao da welout..

Penoz a hellin me paourik goude tapout

An el em bo spountet ha laket da nijal?...

Oh! ma choumfe aze! ma c'helfen kozeal

Diraz hi gant Loranz, ober daou dra 'n eun dro..

Vit eur wech davihana me vefe mæout ar vro!...

N'hini na risk netra ne c'houne netra bet...

Arog eta, Laouik, ha c'huistomp mar be ret.

Noz vad dec'h, tad Loranz, ha dec'h mamezel koant.

Ar verc'h denn eur zalud dije dallet eur zant,

Ha frrrou, var nij d'ar gear.
Achanta, Laou al loue,
Kement-se c'heuz paket.

LORANZ

Noz vad aotrou kure.

LAOUIK

Ha me befe gret aoun d'ho merc'hik Ivona?
Evit sur ne oa ket va c'hoant d'he spourouna.
Vel maze bet savet 'neun doare dizhenvel
Diouc'h paotrezet ar vro, me zaounik braz ar gwel
Euz eur zoudanen du a ro spount d'hi lagad...

LORANZ

Emoc'h a biou, aotrou. Goest ez'oun da eeunaad
Ho mennoziou var ze.
Vit gwir, va marc'h vihan
Na ze na protestant na katolik roman,
Mez katolik hep pap. vel en iliz kenta.
En eun ti protestant eo ganet, ac'hanta...

Hag hi ve zod dre-ze ?
Ar protestant en deuz
Doujanz vit ke vugel. E lec'h planta traou kleuz
En he ine, hec'had ennhi abred ar c'hred
Euz he holl oberou. Evel se he speret
D'ar c'hrouadurik kez ne ze ket mac'hagnet.
War an drouk hag ar mad bihan ve kelennet.
Evit ober ar mad en euz skouer he gerent
Ha na zisk ket an drouk na gevier er gouent.

Ne ia ket da govez da flazra hi nesa,
Da glevoud goulennou var an traou riskusa.

Kuz, e kuz, traou da guz, e skouarn eur belek,
Kredi ver dizammet hag e c'haller redek
Gwasoc'h evit biskoaz en hent ar pec'hejou,
Evel ma ra sionaz ! kalz a verc'hedigou !
Ne ket hi sod awalc'h vit heul ar c'hustum-ze. . .
Ne ket diwar hi goust a c'hoarzo eur c'hure.

Dirag ar Mestr ne vo nikun kred evithi ;
Hi oar ze, ha rak-se hi oar penoz pedi

Pez zo kaer, gwir ha mad, hi hen vir da genta,
Nemed ouz an traou vil n'hen veler o spounta.

LAOUIK

Neuze ta, me zo vil, euzuz war a glewan ?

LORANZ

Na droit ket, aotrou, ar c'homzou zisplegan.
Ne raio ket evel merc'hed ar c'houenchou,
Dirag eun den iaouank, arveou, grimasou ;
Na zerr ket hi lagad vit sellet war hi lerc'h...

LAOUIK

Ar baotrez hugunod zo ker gwen hag an erc'h !

LORANZ

Ma ne ket, gle beza. Goud a oar al lezen :
« Karout a ri da vreur, hep gwel ouz he greden. »

Vamerc'h hon deuz kuitet. C'houi sonj d'ec'h marteze
E ze abalamour ma oa ho sae aze.
Nan, me bell he toui. N'e deuz bet aoun nemet
Da veza diavez. Mad gredan e deuz gret.
Deread e ze bet, deread e vezo
Gand an dud a fesoun e pep lec'h n'em gavo...
En ber gomzou, aotrou, eur zalud ho c'heuz bet
A zizkoueze penoz n'e doa tam aoun ebet.

LAOUIK (he unan)

Ia, dioc'h ar zalud ze em bo sonj a gredan.
Velken... perak... kentoc'h... n'eo ket choumet aman?
Med,n'euz fors,mad an taol,gwelloc'h vo barz nebeut...
Gwaskomp c'hoaz, marteze ar zac'h a rolo bleud.

LAOUIK (eta)

Ma n'hoc'h ket protestant, tostik hoc'h da veza.

LORANZ

Ho lagad zo pikouz; vit he dipikouza,
N'am beuz ezom ebet da deurel va chupen,

Mar plij d'ho madelez, en devo zklerijen.

Nann, n'oun ket protestant, nan, nan pell a c'hane,
N'am euz tra da laret enep d'hei, koulskoude;
Ar c'hontrol a zo gwir.
Ganthei avad e z'oun
Pa bilont gevier Rom, oh! ia a greiz kaloun
Hmiennou slouaz! zo troet ho speret
Hag a vouzc'hoarz ouz Rom evit beza prizet,

Med Ivona a zeu war hi zroadik mistrik
Ha 'n eur gana atao, da gerc'houd hi zadik.

D'ar verc'h hen deuz stouet an *aotrou* distanet
A zistag eur zalud ar c'hoanta 'n euz tennet
En he vuez. Ha ioup! ho zri raktal d'ar gaer.

X

## DIVINADELLOU

Ne ket achu an de; ar verc'h a lar ember :

IVONA

Ne ouzoc'h ket, tadik... va biz bihan zo fin...
Laret 'n euz... divinit.

LORANZ

Diez eo d'ar velin
Treï en dro hep dour.., kement a draou, a dud
Zo er bed, ma kavan an divinadell pud.

IVONA

N'it ket re bell da glask. An dour a red a leiz
Hag ar velin, tadik, a dro koant en hom c'hreïz.

LORANZ

Neuze, da viz bihan en deuz lavaret d'id
A po war c'hoaz kenta eun dra vrao da c'hounid ?

IVONA

Nan. Siouaz, ne ket se.

LORANZ

E deuz sonj Jannedik
D'az pedi da veza maerounez d'hi Soazik ?

IVONA

It en dro, tadik kez, nez hoc'h ket e kichen.

LORANZ

Hanvo an aotrou person ac'hanoud da zougen
Relegou, ar Verc'hez, baniel zantez Barba ?

IVONA

Ho ! Ho ! Ho ! tadik koz, na c'houi zo drol brema !
Tostad a rit vel ken ; eun taol c'hoaz ha me wel
Va zadik kez he viz war an divinadell.

LORANZ

Vi pedet, va merc'h koant, gand ar mear jentilik
Da gas eur boket roz da hoel ar Republik ?

IVONA

Oh ! m'he garje avad. Allaz ! n'euz gir aze,
Ha diouc'h ar pal, tadik, c'houi bella adarre.

LORANZ

Ac'han ! me a zivin. Lavaret e deuz did
Hon euz Laouik ha me komzet eun tam diouzit.

IVONA

Krak ! deut an taol ganeoc'h. Paria ze zo gwir ?

LORANZ

N'oun ket vit laret nan.

War a welan, te vir
Eur plas en da galoun vit an aotrou kure ? . .

IVONA

C'houi ve, me z'aoun, tadik, siad braz enhoc'h deuz-se.
Petra deuz laret hen ?

LORANZ

Divin brema d'az tro —

IVONA

Me oar en taol kenta : oan eur vez vid ar vro ?

LORANZ

Fe, krak, emoud ebarz.

IVONA

C'houi respontaz dezhan?

LORANZ

Oh! divin adarre, pazoud lem en traou man,
Displeg eta, ma merc'h, da speret ar c'haera.

IVONA

Meuz sonj da n'em lakad 'nhe breuriez Rosera?

LORANZ

Mad, mad, ma IVONA, c'hoant oc'heuz da c'hoazin...
Plijadur vraz em euz daz kweloud ker lirzin.
Me avad a c'hoarzfe mar bez paket eno!

IVONA

Oh! ia ia, med war-ze, c'hellit laroud keno.
Ac'han, me oar tadik, Laouik en deuz laret
E oan gwall dizhenvel ouz he holl paotrezed;
Ne garrien ket va zad p'hen losken en Londres,

Ha pa choumen aman d'ober va fennerez,
Ha c'houi, va zadik koz, evel just ha rezon,
C'heuz laret e tu gin dezhan ha d'he person ;
Oan eur verc'h savet mad, evel ma n'euz ket kalz,
Ha na zisprizen med ar varc'hadourez falz ?

LORANZ

Souezet oun meurbet, mestrez divinerez..
Ganez man adarre paket ar wirionez.
Kerkoulz hag eun den klan da skouarn zo tano,
Skei a rez just evel ma vijez bet eno.

IVONA

Leztan hardi ganen ; eur wech m'hen gwasko
Ha diouz va fagoden he zae du a rosto.

LORANZ

Da vezo din gweloud eun dornik dilikat
O pila boulou pep en butun eun abad...

IVONA

Bezit sioul, tadik kez; diwallit d'am gwerza

LORANZ

Oh! kentoc'h me lakfe ar c'hadik da goueza
En da rouejou koant.

IVONA

Boeu! tadik, trugarez.
Ni welo an *aotrou* gand he chupeu nevez.

XI

## GWESTL NEVEZ

En de varlec'h abred, ar verc'h skler hi lagad,
Eul lizer en hi dorn, a red da gamp hi zad :
— Digorit houma prim ; paria zo kelou mad,
Loranz len hag a c'hoarz. Ivona drid a joa.

IVONA

Petra zo, petra zo ?

LORANZ

Bez sioulik, Ivona.
Med kerkent, tal Loranz a zeu da devalaad.
Eun daelaouen pounner a gouez euz he lagad.

IVONA

Tadik kez, tadik kez, lavarit din buan

Pe seurt abek ho deuz an daelou a welan !

LORANZ

Dal al lizer, ma merc'h.... Te laro din ember,
Goude m'hen po poezet pez vi en zonj d'ober.

Hep dale Ivona en em strink d'an douar :
» Doue holl madelez, sel da verc'h 'n he glac'har.
» Petra rin me ? P'hini eo va dever kenta ?
» O silaou va feden ! pe hent eo ar gwella ?
» D'am c'herent dleourez roan va holl doujanz ;
» Med gweslet 'meuz ive d'am zadik koz Loranz
» Choumin beteg mervel da harpa he gozni.
» Pell ouz he vro karet ma teufe da wenvi....
» Me renkfe va Doue, mont arog va unan
» Daz pedi da skuilla da drugarez warnhan....
» Tad anenv, komz brema, disklerd'az verc'h da ioul».

Ivona vel eun eal choum eur pennadik sioul.
Sevel ra en he za, ha 'neur poket d'hi zad

Zalc'he war zu an env gand fizianz he lagad !
Oh ! bezomp, tadik kez, a lavar a vouez kren
Giz d'eur plac'h kalounek ne oar ket kul adren,
Bezomp hep nec'hamant...
Ar mab n'en deuz met dont...
Me wio distaga hep arvar va respont.

LORANZ

Ivona, Ivona, va merc'h, va merchik koant !

IVONA

N'en deuz nemet tostaad gand he vagad arc'hant...
Doue e deuz komzet. Me anve va dever.
Ar bedenn à skanva hon bec'hiou re bounner.
E pen lizer brosaoz, gret ar zalud kenta,
Hi mam, Lolo Erlan, a gomze d'Ivona
Euz eun dimezi koant ha pinvidik gwal vraz,
Loranz kez oa kontant ; evit se e c'hoarzaz.
Hen renkje divroï, evit se e welaz...
Hep dale he veljent an denik a fesoun

'N ho zi e Plougastin. Ze renne he galoun,
Sonjal renkje kuitaad he vro ker Breiz-Izel !
Gwelloc'h vije dezhan gant droug ar goug mervel,
Med he vere'h 'n euz komzet, dijal eo ha diboel.

Loranz hag Ivona zo en ho fiijadur :
Ar verc'h a ra hi gri, an tad al leunadur,
P'erru, var dro pemb heur, eur jolori en ker ;
E dro d'eur c'harroz lintr, lakizien guisket kaer
Gant tokou kern huel, rubanou alaouret,
Gwisk lost pik, manégou, boutonou melennet,
A drid, a skrij, a verv eur stroll bugaligou ;
Ar re vraz war ho dor a zigor ho begou.

— Pe seurt de c'hoari zo hirie 'n ti Loranz koz ?
— Nebaon, ar Jannédik e do bec'h ker fenoz,
Vit boeta ha loja kement all a prinset...
— Ma ne garont diwal, me oar piou vo pinset...
— Oh ! ar pemp lakez-se ne maint fulen e poan

Da foeta eul liounik vid eur fritaden koan.
An teodou gwasoc'h gwaz a gerze flour en dro.

War ze, diouc'h ar c'harroz e tisken eun sotro,
Eur pikol paotr iaouank a zoare koant meurbet,
Ha setu a nevez an henchennou war ret.
— Oh ! me oar ben anaout... n'ouzoun dare pelec'h
'Meuz gwelet anezhan — Sodez ! — Palaran d'ec'h !...

LORANZ

Penoz, Aotrou, penoz... Aotrou Gaston aman ! !

GASTON

Ho trugarez da c'houll ; en beo, me va unan.

LORANZ

Hastit buan, Aotrou, hastit displega deomp,
Rak n'oump ket vit kredi an dra gaer a velomp...
Ni sonje oac'h maro.....

GASTON

Ia, zur, maro oun bet,

Pe tost da vihana; med ma vijen choumet
E os gret va affer.
Ar skoler zo diod...
Na wel, n'intent netra met poaz he viz er iod,

LORANZ

Ken a ver bet fouetet, ne glever mad ar strag,
P'oc'h euz tanvet ar fouet, c'houi oar eun dra benag.

GASTON

Awalc'h, tadik Loranz, evit krial d'an holl :
Na fiziet oc'h ine — met c'hoant ho pe d'he goll —
Entre daouarn Iazuz an tadou jesuistet,
Pe tadou all nez int nemed ho c'hemsortet;
Rag en ho réjimant vo red deoc'h dilezel
Ho tad, ho mam, ho preur, ho c'hoar, hep skoazel.
Gand an tirantet ze eo red nac'h ar rezoun,
Mouga al liberte, diframma ar galoun;
Karoud ar gasoni, flastra, evel tud dall,
Kement tra ra brezel d'ho giziou louz gwechall.

Piou bennag na vev ket evit ar pab a Rom,
Kentoc'h evit he vro, hennez n'euz ket ezom
Da zonjal bout salvet ! 'Nho ifern man he blas
Hag eno e losko ; ia, mar gellont he gas.

Néze ket fellet din beza tad dizemez,
Daounet vo ma bragou, met me vezo emez.

Va intentet oc'heuz, nekuita, tad Loranz,
Hag ar mab'k prodik vo absolvet michanz ?

LORANZ

Kant gwech e lec'h unan. Trugarez d'an Aotrou,
Pebez joa d'ho kerent pa stlaped en daelou !
Ha gouzout reont hi ?.....

GASTON

N'o c'heuz hu ket santet
Ar joa en ti ma zad ! Al loue lard digaset
Ha rostet gant Lolo ? Ar goulenn am euz gret
Hag oun bet etruz da weloud autreet ?.....

Oh ! na c'houi kenebeut, dimezel Ivona ?.....

Kaouledet e choumont hep dibluska netra.....

Ma, sellit al lizer hag he lennit erfad.....
Warc'hoaz me zistrolo ; da c'hortoz nezvez vad.

## XII

## EUR ZAC'H

E keît eman Gaston, er gerik Plougistin,
Gant Loranz hag he verc'h o tiviza lirzin,
Ar pemp lakez kaerik, tom kaeroc'h d'ho chupen,
Zo deut d'*al Leon aour* da rinsa ho gorzen.

Raktal, mac'hom warnhei, paotrezet koant ar vro,
War digare, houma klask eur podad leaz tro,
Hounnez flatra buan oa ar moc'h el liors,
Eun all laret netra, tra ebet, med n'euz fors,
Ar vigodez warlerc'h plac'h furik ar c'hloc'her,
Ret da di Jannedik vit paka keleier.

Ac'hanta, ma faotrez, n'am boa ket larad did,
Anvezan ar Gaston ? Ro peoc'h ta, Mac'harid,
Ma klevfomp ar c'helou a bere n'ont ket din,
Lar ar re all souchet vel logod en eur c'houin.

Al lakizien ziakoulm e gallek kelier
A c'haloup vel an dour hep stanka en tier.

Gaston ac'hell breman ober he paotr jentil,
Evit Ivona geaz eo zonet an drompil.

Pep kurc n'he barroz en euz evit kustum
Da furketa bemdez — Peurvuia e tastum
Eur malard kaer bennag — rak ma choum en he di,
Pell diouz ar c'helier ne ra met moredi.
Med eno eur gomer a ve peurliesa
O pilat torziou sukr divar goust an esa.
Deuz ar c'houëz d'ar forn, deuz ar forn d'ar c'houëz,
Da pelec'h ta houman a gaz-le hi golvez,

Ma n'eo d'ar preshital, d'ar garahasen trenk
N'em sav gand hi ferson war an hevelep renk ?

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

En deal, mar boa hec'h war ar paour kez kure,
Tudo, c'houi c'hell kredi.

LAOUIK

Brema, penoz rin me
Hep klevoud va Mentor, hep santout an elik
Karantezuz, an el ker joauz, ken mistrik!...
Ha laret na welin birviken ken marfad
Va amezeien kez! O pebez kalounad
A strink Doue warn'oun!

C'houi gav, en plas hema,
O pije lavaret; gwel aze d'Ivona
Zo eur baotrezik vad, mar ge gwir deuz kavet
Eur pried pinvidik gant p'hini eo karet.

Vid eur wech e weler ar vertuz gopréet,
Eur galon vad prizet evel maz eo dléet,
Hag hen ve kristen mont da damal renadur
An Aotrou biniget a gar pep krouadur ?

Ia, med n'em lakit mad e lec'h ar c'hure kez,
C'houi c'hra ho kristen flour, deoc'h vo vaholl druez:
Ho kalon vel hini Laouik paour a c'harmo
Hag ho lagad ive bep daelou na choumo.

Peger brao eo laret, pegen diez ober !
Nag ha bet gav abek na reont tam micher !
Ra goap ouz eur zonik ha n'ouzont kan dister !
Zo hirrik ho neuden hag ho c'hriadur ber !

M'en dize bet ezom Loranz hag Ivona
Eul lommik sklerijen evid anaout petra
A verke ho lizer, an amezek oa goest
Da ziskleria ar roz a zante en ho goest.

Oc'h pen unan deuaz war nij hag hep distro
Da ziskouez e gwirion ho levenez dezho.
Int silaou sionlik, ha didrouz responte
Da peb tra gant furnez ha dreist holl hep fouge.

Choum rejont, e de se, ho daou koantik e ti
Da zonjal, da zelloud a nevez, da bedi ;
« Rak vit eun dra a boez evel maz e heman,
« Eo hom dever poeza ha menna mad kenan,
« Peden daou unanet dirak tron an envou
« Neuz digemer kaeroc'h e palez an Aotrou »
A lare an tad koz d'he verc'hik Ivona.
An elik oa re fur vit mankout da blega.

Oh ! ar beden zo mad, hi ro ar sklerijenn
D'an ine enkrezet kreiz an devalijenn.

Ivona zant eur peoc'h brasoc'h en he speret,
Ha na vesteodo tam d'ar ginnig a vo gret.

Karroz ruil a nevez war hent koant Plougistin.
An eol vel pa vije c'hoant ganthan da c'hoarzin
Euz ar mabik Brosaoz, a strink he dan joauz.
Biskoaz Gaston n'e bet ken zeder, ken fiziuz.

GASTON

Ac'hanta ! gret hoc'h-euz ho sonj, va zadik koz ?
En hoc'h em euz fizianz. Ho kir fell din fenoz.

LORANZ

Kavit mad, me ho ped, aotrou va digarez,
N'am euz gir da ziskoulm. Mar plij d'ho madelez,
Ivona a gomzo ; me na rin met silaou
A pez a lavarfot diraz'oun sioul ho taou.

GASTON

Dimezel Ivona, ni n'em garrie gwechall ;
Ha droug e vefe d'in, va mignounez, sonjal
Pe dalc'het evid'oun eur plaz en ho kalon ?

IVONA

Galloud a ran anzao, hep mez, aotrou Gaston,

Em euz d'alc'het sonj mad deuz ar madelezou
Ho poa vit ar paourik ; hag em holl fedennou
Meuz goullet ma skuilje ar Mestr en oc'h ine
He c'hrasou binniget, vel ar c'hlizenn beure
War he roz dudiuz.

GASTON

Selaouet ez oc'h bet
Gand an Aotrou Doue. Hirie ive me gred
A roïo din paourik pez c'houlennan ganthan :
An tenzor oun c'houantek da zerc'hel er bed man :
Ho tornik, Ivona, d'am difen e peb heur
Ho fornez d'am diwal euz a bep seurt drougeur

IVONA

Nan, nan, aotrou Gaston, arabad ez e deoc'h
Sonjal tam e dra ze. Na gollin ket ar peoc'h
Am euz gant va zadik.

GASTON

Med Loranz a deuio

Ganeomp...

IVONA

Choumo aman, pe anez a varvo...
Oh! me varvfe kentoc'h.

GASTON

Ivona, Ivona!

IVONA

Aotrou, aotrou Gaston, war ze e koulz kana.

.................................................

Hag oc'h pen me zo paour, ha c'houi pinvidik braz.
Hirie, warc'hoaz, ato, me a viro dinoaz
Va c'hreden katolik; hoc'hini zo dispar.

GASTON

Gwechall e oa ive, ha koulskoude, c'houi oar
Ne oa gir etrezomp...

IVONA

Amzer all, giziou all.
N'anvezan med eur gir, gir sklear, frank ha leal.
Deoc'h e choumin, aotrou, mignounez koulskoude.

GASTON

Hag ho mam, Ivona ?

IVONA

A deu warlerc'h Doue.

Hogen, Hen n'euz merket an hent gleomp derc'hel ;
Prezegi ar gwir fe hon daou betek mervel.
Va zad, va mam garan. Ind a oar e klean
Sikour va zadik koz ha choum ganthan aman.

## XIII

## AN DEK GOURC'HEMEN

Trist oe bet ar c'himiad.

Diskampet ar c'harroz ;

Paket, vel just, ho stal gand al lakizien zaoz
Vit beza kaketet gand ho begou re fresk ;
Gaston gez ker mudet eget eul louarn besk ;
Badaouet Jannedik, an holl komerezet :
Eur paotr, e Plougistin, en em gav frealzet.

Ha gwelet c'heuz eur c'hez vel kondaounet d'ar grouk,
Hag ar varn en eun taol lammet divar he chouk ?
Ma, me hen beuz gwelet eur wechik em buez
Ha n'euz ket pell aze ; an *aotrou* eo hennez.

Vit daou liard, Laouik, ker skan e sant he droad,
Ha ker laouen-he fri, vije et n'eur gammad
Da pokad da Loranz.

Allaz ! en hom amzer,
Aliês eo red mad skoulma he vouchouer,
Ha sklaka burlu ru e lec'h ober trouz all...
Petra fell deoc'h ! An dud zo ker zod ha ker fall,
N'ekuita, Laouik kez ?

Med avad pa deuaz.

Loranz koz n'he liora,

LAOUIK

Va genlevenez braz

Ginnigan deoc'h, Loranz ! Choui dle beza kontant !
Mad ho c'heuz gret réi he zac'h d'ar protestant
Né anve pell azé gourc'hemennou Doue.

LORANZ

Pebez gaou adarre a zistagit aze !
Arabad vo deoc'h klem, ma roit din ho chouk.
Vit pigossad varnhan.

Komz rit vel eur plac'h drouk

A ler hi fask, bep goel, da laret eo a dap
Absolven, daoust na gred lezen nevez ar pap,
Ra goap zoken diouthan, a werz hi fec'hejou
D'eur belegik bennag, vel hi chapeledou
D'eur genaouegez all.

Klevet am euz hounez

Disket en eur gouent, en he ziwiziegez,
O kana pouil d'hi breur dre ma zeremprede
Eur pastor protestant « n'anvée na grede
An dek gourc'hemen zakr. »

Na brizaz ket d'am bek

Esaad sklerijenna eun azenez gornek.
Med c'houi, aotrou kure, penoz a hellit hu,
Gand ho tiskadurez, henti ar c'hoajou du ?

Ar protestant, vit gwir, n'anve ket hoc'h iliz,
Rak se ne lak evez da zelloud ouz he giz.
Warze me gred eo fur.

Hag hen en deuz ezom
Da zilaou euu aotrou a zo eskop e Rom,
A gemenno dezhan kovez eur wech er bloa,
He bec'hejou, pa oar, ervez an urz gwella,
A dle kovez kant gweeh bemdez ma n'euz pec'het?

Ha kovez d'eur belek, pa oar n'eket dalc'het
Da lakad eur nejad lapouset da c'hoarzin
Divar he goust? nan, nan; he fri a zo re fin.

Goud a oar pez a lar, warlerc'h ar Mestr, Sant Paol;
« Kemerit hep skurpul, pa n'em gavfot diouc'h taol;
« Pez vo kinniget deoc'h. Rak vit zur, kement tra
« Zo krouet, a zo mad. Ra na varno eta
« Den ac'hanoc'h blamour d'an dibri, d'an eva,
« Pa vezo kemeret pep tra gant trugarez. »

LAOUIK

« Al lizeren a laz, ar spered ro bucz. »

LORANZ

Mho kwel o tont, aotrou, gand ho potellat foen.
Pa n'hellit ket sparla an denik paour da len
Al lizerennou sakr, pignet war ho marc'h braz,
Iouc'hal a rit dezhan : « Al lizeren a laz. »

Hag a larit ato nez'omp med azenet
Ma na blij d'hor speret plega rag ho speret...

Hogen dont ra bemdez eur banac'h sklerijen,
Ha pa wio ar bobl divoeda ar grogen,
Ar bouet choumo ganeoc'h nebaon vo munudik.
Enor ta d'hor skoliou, enor d'hom Republik

Laouik paour a choum mud ; rag an hini a den
Ar c'harrik war he chouk, fe ! Ve ber he enchen.

Ha breman divarben gourc'hemennou Doue,
Petra larin me deoc'h, paour kez aotrou kure ?
Rimadellet o c'heuz al lezen Sinaï,
Med anez n'em lakad e renk an dud zod naï,
Nep c'hristen na lounko an eil gourc'hemen man :

« Na ri imaj ebet vit pedi dirazhan. »

LAOUIK

Han ! me wie ervad ne moamp ar memez leor.

LORANZ

Salokroaz, aotrou keaz, dirazomp man digor.
Lakit evez, c'houi stag an eil ouz ar c'henta,
Goude renkit ranna en daou an diveza.

Kemerit *ho* leor zakr. Pez zo merket enhan
Eo va c'hreden, aotrou, hag ar pez ar laran.
Kemerit ia *ho* leor, c'houi welo an dra-man
En dekvet gourc'hemen :

« Na c'hoantal netra

« Euz ar pez anvel beza tra d'az nesa,
« Nag he di, nag he vreg, he ijin, he azen,
« Nag he zervijerien, netra, netra agren. »

Euz ar gourc'hemen ze c'houi ra daou c'hourc'hemen
« *Na c'hoanta... Na ʒeʒir...* N'eo ket ar memez tra ?
Ze zo sklear hag anat d'in me da vihana
Ha da gement hini sonjo an nebeuta.

Abalamour eta ar pap en deuz laeret.....

LAOUIK

Laeret, laeret, ho ze na dle beza laret.

LORANZ

Laeret eur gourc'hemen, pe *lounket* ma kerer,
— Vit beza ouz ar vro n'oun ket gwal eskiner —
Eo red dezhan tourtal ha faouta unan all.
Hogen an huguenod, laran deoch, ne ket dall,
Nebeutoc'h c'hoaz diek da viroud al lezen.

N'anve netra gwelloc'h hag an dek gourc'hemen,
Ha lakad ra evez d'ho heulia pen-da-ben.
Setu ar wirione na spounto dirag den

Ar c'hatolik-kristen kazi henvel diouthan
War an hevelep renk kalounek a lakan.
Eur wech all, mar kerit, ni gozeo war ze.
Da c'hortoz, nozvez vad deompni, aotrou **kure.**

## XIV

## EUR BEDEN

Darn a lavar penoz « neur dibri teu an naoun »,
An *aotrou* a lavar : C'hoant diski rog an aoun.

Ar gwenilied nij gwal rez an douar zec'h ;
Ar gwazi o c'houl dour a zilez pen a nec'h ;
Tost zeblant ar menez. Em ber vo glao a bil,
Ha va c'hatoliket a choumo istribil,
A zonje hon Laouik e kreiz eur mor anken.

Mar geuz tri medisin na fazifont biken :
« Beza iae, mont war boez, a wechou choum war iun. »

An tri zra huelloc'h n'ho deuz troumplet nikun.
En hor bro Plougistin.
Laouik vo glac'haret
Ma n'hell gwelout fete he vignounet karet !

« Ho med, me a savo, me iel da gaout va zad. »
Vit eur wech ma ferson n'em zuillo ket marvad !

Stang an envou he deuz diskaret hi chaoser ;
An dour ared, a strink, a lamm a leiz dre ger.
Laouik, hep marc'hata, a grog n'he zisglaoier.
Den n'hen gwel, rag an holl zo klozet'nho dier.

IVONA

Bezit deut mad, aotrou ; hi da zerri an or
Ha, vel eun heizezik, da ginnig eur gador.

LAOUIK

Bennoz deoc'h. Gwasa glao! Dre eur, n'oun ken din dan

IVONA

P'hon euz gwelet ar c'haz he lost troet d'an tan,
Hon euz laret raktal deuje eur banac'h glo.

Med, tadik, mar kerit, ni breman a bedo...
An aotrou en devo, me gred, ar vadalez
Da ober ar beden ; n'hon deuz ket aliez
Ar blijadur d'he gaout.

LORANZ

Rezon o teuz, va merc'h.
Pedomp hom zri kevret, ni gozeo warlerc'h.

Oh ! ma pize gwelet neuziou ar c'hure kaer,
Pa hen pedaz Loranz da laret ar *bater*,
Vijac'h, va zudo keaz, dirollet da c'hoarzin.
Roufenna ra he fri brema zoun ker lirzin ;
He dam breuvial a dro, a zistro en he zorn,
Vel raie eur marmouz o c'hoari gand ar skorn.
Kustum e da bedi en he leor alaouret.

Med pa ne ket ganthan peur gollet he speret,
Gwenta *bomou* latin he zant ne dal netra
Dirag an tad Loranz hag he verc'h Ivona.
Hag a hend all ober eur beden a galon
Dezhan kure roman azo diez nebaon!
Na c'hell ive sonjal tamoeza hep c'hoarzin
Ar beden en deuz gret eur gall en he gegin :

« Ma Doue, me gred *fermamant*
« Penoz emoc'h aman *presant.*
« Rakse gant gwir *humilite*
« Me rend *hommaj d'ho majeste.* »

Daoust ma wel Ivona oa ken nec'het ar paotr
Eget eur gelienen kouezet en eur ribot,
Neur ober gand hi dorn finv eur rod ia e dro :

Ivona

C'houi c'heuz eur velin flour, nekuita, va aotrou,
Evit mala bemdez kement a *c'hloria*,
*Dominus vobiscum* bag a *Alleluia?*

C'houi son; deoc'h marteze ia Laouik da vouza,
Pe da n'em zifen? Nann; gand he vouezik dousa!

LAOUIK

Ho! pedit Ivona... N'em beuz ket c'hoaz klevet
Eun elik o pedi.

Ha kerkent daoulinet

IVONA

« Salver ar bed, hor mestr, pêhini en euz laret :
« E pep lec'h ma vefot daou pe dri unanet
« Evit pedi va zad, me vezo en ho kreiz. »
« Grit ma kresko bemdez en hor c'halon ar feiz.
« Hom joa eo esperout helfomp gand ho krasou
« Derc'hel ho karante ha pignat d'an envou.
« Roit da bephini ac'hanomp, o Doue,
« Kement tra a ouzoc'h n'euz ezom hon ine.
« Me c'houlen da genta ar peoc'h d'am zadik kez,
« Iec'het d'am zad, d'am mam a boagn starden Londrez.
« Skuillit ho sklerijen d'ar belek zo aman,
« Ha diouc'h kement drougueur diwallit anezhan.

Ra zeuio he skouer vad da lakad pep kristen
D'ho c'hanaout muioc'h mui, d'ho karout da viken. »

Setu aze eta, me Laouik skoet mud,
Peden an daou pagan ker daounet gand an dud !

Daonjigho ! sonje c'hoaz, me renk lakad evez.
Nag a draou a welan, neur gwiskamant nevez !

Nep na gleo med eur c'hloc'h na gleo nemed eur zon.
Ma silaoufen eun all hag hini va ferson,
Hag hen va diouskouarn a zeufe da hirrad
Evel re eun azen ? Va skiant da verrad
Neur glevoud eun den fur ? Oh ! nannda emichanz ;
Deomp eta en arog gand an tadik Loranz,
Pa zomp aman didrouz ha fresket hon ine.
Sodik ar paotr ara kaka war an anne.

XV

## LAOUIK ER SKOL

LAOUIK

Neuze ta, tad Loranz, eun den katolik-koz
Zo vel eur protestant? C'houi larfe din penoz?

LORANZ

Ne laran ket *evel*. War ar memez linen
E maint abalamour ne anvezont hep ken
Evit pen d'an iliz met ar Mestr binniged,
Hor Zalver Jesus-Krist, ha nan den all ebet.

LAOUIK

Hag ar pap, petra eo evit ho katolik?
Eur c'hristen hep ar pab a zo eur chismatik.

LORANZ

Chismatik, chismatik! c'houi lavar ze buan
Ar pap zo chismatik evid ar c'hrezian
Evit ar protestant, evit an anglikan.

Mar zellit an niver, diwallit ; ar re-man
—Daou c'hant hugent million—rofelam-choug-a-ben
Deoc'houi, kant hanter-kant million roman hepken.

Ar poent kenta eta eo goud e pe koste,
Ervez ar gwir histor n'em zalc'h ar wirione.

Kommansomp dre ar pab.
Piou e ? N'euz ket ezom
Da larat deoc'h ez e eskop a gear a Rom.

LAOUIK

Hag eskop ar bed oll.

IVONA

Goustadik, goustadik.
Ne lazit ket, aotrou, en eun taol, an eostik
En euz urz da veva beteg vo diskouezet
Sklear hag anat d'an holl en deuz gret eur beget.

LORANZ

Dre betore lezen ?

LAOUIK

Dre al lezen divin :
« Me lavar did oud Per, war ar *roc'h* man savin
« Va iliz »

LORANZ

Intentit. Petra eo ar *roc'h* se?
An anzao n'euz gret Per oa Jesus mab Doue.
« Ia, Per, eme ar Mestr, gwir mad ec'heuz laret.
« Rak war ar greden-ze va iliz vo savet. »

An douar, gwir ha found, a zo d'ar C'hrist eta
Hag deuz an templ zantel Hen eo ar mean kenta;
Goude an Ebestel, goude ar Brofetet,
Goude kement hini Hen ador en speret.

* *
*

LAOUIK

Per oa mestr an daouzek ; hen anzao a renket.

LORANZ

Ta, ta, pel a c'hane; n'anzavin gaou ebet.

Eur pennadik a ioa, hen doa laret Jesus :
« Te zo Per. » Pa zeuaz an daouzek arvarus
Da c'houlen digant-han : « Mestr, piou é etrezomp
Ar c'henta, ar brasa ? Lavar deomp ma ouefomp. »

IVONA

Ar pap zur zo furoc'h, eget an ebestel....

LORANZ

C'houi oar anaout, aotrou, koulz ha me he gentel :
« Rouane ar boblou, ho deuz gallout varnho.
« Med, me lar, en ho touez, kement se na vezo.
« Ra vezo ar brasa evel ar bihana,
« Ha servicher d'an holl nep klask ar renk kenta.
« Piou benag n'em zavo a vezo izeleet,
« Nep n'em izelao hennez a vo zavet,
« Eur Mestr hepken eta anvefot etrezoc'h,
« Ha me eo ar Mestr ze. War ze breman vo peoc'h.

∴

LAOUIK

Med koulskoude hom Mestr da Ber hen euz laret :

« Pask,mes, boet va oaned: boet,mes,pask va denved ».
An oaned eo ar bobl, an denved ar mistri ;
Rak se ta dindan Per *an holl* a dle peuri.

IVONA

Ar re en deeun a ra stad euz an Aviel !
Fe ! neuze renk beza skiltr meurbet he c'houitel...

LORANZ

An tadou jesuistet, brema zo tri c'hant vla,
Ho deuz iventet ze, gant traou all ar falla.
Unan anhei, leal — Doue a oar penoz —
Maldonat, a choumaz e tu an Tadou koz
A intente penoz ha *oanet ha denved*
Verke ar gristenien, an holl hep kem ebet.
N'ho c'heuz, aotrou, nemet lenn an dekvet pennad
Euz Aviel sant Ian hag e kleofot ervad
Hor Zalver o c'hervel dre ar girik *denved*
Ar re en anzavo evit Meser ar bed.

**
*

Ankouad a rit eun dra.

LORANZ

Gwelomp, aotrou kure.

LAOUIK

« Did roin alc'hweziou rouantelez an ee »
Setu ta, eur wech c'hoaz, ar renk kenta da Ber

IVONA

C'hoant braz o c'heuz me zaoun d'he dremen evit ler.

LORANZ

Kemerit a nevez leor hor c'hreden gristen
Hag e welfot penoz ne ket da Ber hep ken
Neuz roet hor Zalver alc'hweziou an envou
Met d'an holl diskibien ; ze lennomp skler, aotrou.
*Maze, pennad triouec'h ha Ian pennad ugent.*
Arog prena eur marc'h e zeller ouz he zent.
Arog kredi eur pap, vo Léon, vo Gregor,
Me zalc'h, vel tud Bere, va daoulagat digor
War ar skrituriou zakr evit gwelet hag hen
He prezegen a zo ervez ar gwir lezen.

Kement man 'neur dremen laran dan tad zantel
Defe ezom d'aslenn Aktou an Ebestel

* *
*

LAOUIK

Ac'han ! e moun o vont d'ho paka en dro ma.
Va skoulm harpo ho tent ker a po ho lemma.
« Pedet 'meuz evidoud, evit na zelo ket
« Da feiz da fallaad tre. Te, eur wech distroet,
« Krenva da genvreudeur »
Per eta biken ken
Na fazio er fe. Hen eo mestr hor c'hreden.

IVONA

Ho toktoret, aotrou, deuz gret ar skoulm dall ze ?
War ho bec'h, vel Eli, michanz int et d'an ee !
Hag o bonet kouezet a c'holo ar gaouik.

Daoust hag hen vo paked he unan hor Laouik
Adarre en he roued ? Fe ! n'en deuz met redek,
Anez e vezo groac'h evel eur c'hoz belek.

Ar skoulm, tad, vit ho tent, zo re nebeut a dra.
Med mar plij d'an aotrou, me zisplego petra
A verk he gomzou ker.

LAOUIK

O Ivona, komzit.

IVONA

« Emoud tost da goueza, Simon, me lavar did,
« Hem anzavet oc'heuz vit beza mab Doue,
« Med allaz ! nac'h a ri va anaout hep dale.
« Pedet meuz vit m'az po, goude m'Hen po nac'het,
« Keun ha nerz da walc'hi en daelou da bec'het.
« Goude avad, bez sonj da larad da re all
« C'heuz manket a galon, ha dre ze da ziwall
« Diouc'h an hevelep drouk. »

N'euz gir a netra ken ;

Anez peden ar C'hrist — pez na sonjo kristen —
A vize bet eur gaou ; rak Per a faziaz
En Antioch, ha Paul hardi hen tamallaz
« Dre ma na kerse ket ervez ar wirionez. »
Gant displeg Ivona c'hachuaz an nozvez.

XVI

## AVEL D'AR VIL

M'en doa he zisgloïer bet amzer da zec'ha,
He vek da Laoutk kez oa deut krenn da graza.
Eun nebeut deveziou e choumaz en he di.
Marteze, gand ar vez, n'em daolaz er studi,
Rak gwall gorna re he ziskouarn d'hom goaz
Gand ar gentel kerse hen lake nec'het braz.

Marteze en doa aoun ouz eun teodad bennag,
Rak 'neur gerik, ni oar, flatrerez en em stag
Ouz ar robennou du vel eur gelienn-zall
War kroc'hen ar ronsed. Eur c'hure renk diwall
Dioc'h ar chouibuen-ze, pe vo rinset he stall.
Hag ouc'h pen personet euz vent hon *Tomboutou*.

Na stagont ket ho c'hi gant ho gwadegennou.

Mouza re marteze ? Feiz ne laran ket nan,
Rak flemmed e ze bet gand eur verc'hik vihan.
— Petra a lant-hu ? Mouza ouz Ivona...
Hen ! kentoc'h vize deut an douar da ranna —
Koulskoude, tudo kez, kalon an den zo drol.
Nez euz na dous na koant pa c'hoari ar c'hontrol
Diouzhan, a na dapo eur ruaden ganthan.
Kement-se, va c'hredit, c'helle beza aman.

Ha ne c'heuz, maout kerne, eur wech hen da vuez,
Evel e despet d'id, santet ar vouzerez
O taga da empenn ? Fe ! neuze bez e peoc'h,
D'am avis, te ve sant, eun dra bennag muioc'h.

Hogen, neuz fors petra oa kroget en Laouik,
Setu hen adarre o tisput er lochik
Gant an tadik Loranz hag an el Ivona.

Ar ster a heul he red, ar c'halon memeus tra.

LORANZ

Beteg ama hon euz komzet divar ben Per
Vel m'ho dije eur wech treuzet he zivesker
Ruiou ger-veur a Rom. Hogen ze ne tam sur
Mar ge da vihana gwir histor ar skritur.

LAOUIK

Pemp ploa warnugent tre e bet Per eskop Rom
M'en diskouez ar c'hontrol, d'ho Skritur a vo tom.

IVONA

Enoromp ar Skritur, mar plich, aotrou kure,
Ha kozeomp didrouz evel tud a zoare.

LORANZ

Eman krog a nevez. . Lakit evez, aotrou,
Ivona oar kounta.

LAOUIK

Va joa eo hi silaou.

IVONA

Pegoulz e marvet Per, pilj ganec'h din laret ?

LAOUIK

Er bloa seiz-tri-ugent.

IVONA

Mad ; boulc'h he eskopded
En daou ha daou-ugent. Unanomp hom c'houitel.
Jerusalem, ervez aktou an ebestel,
A welaz er bloa-se, Paul o vizita Per,
Choum 'n'he di pemzek de. Ze zo eur poent skler.
Eun dra all ken anat, pevarzek vla goude,
Paul e Jerusalem a gav Per adarre.

LAOUIK

Petra zo drol en-ze ? Ha n'en doa ket bet Per
Amzer da zireudi kant kuech he zivesker !

LORANZ

Me anvez eun eskop en doa ar memez giz,
Na beure en he ger, med ato en Pariz.

IVONA

Arog daou-daou-ugent, Per ne ket deut da Rom,
Rag e Jerusalem, pe tro war dro e chom :
E Samari, e Lidd, e Joppe, Sezaré.
Eskop Rom n'helle ket beza dre ho'll vel se.
Neuz mar ebet, aotrou ; red eo anzao ho tle,
Hogen, c'houi lar eo deut sant Per da Rom etre
Bla daou-ha-daou ugent ha blavez ar c'honsil,
En c'houec'h hag hanter kant.

LORANZ

Avel breman d'ar vil

IVONA

Oh ! lezit han gannen ; eman entre va fao
Ha bremazoun, vit sur, e vezo gwasket brao.

Konsil Jerusalem oe e pemp-hanter-kant ;
Oh' na chipotin ket ; lekomp c'houec'h m'ho peuz c'hoant.
Eno an ebestel hag ar re ansien
Oa en em dastumet gant kalz a gristenien.

Sellomp piz. Da genta, tam lizer d'ho hedi.
Ar pez a ro dem urz ha rézon da gredi
E oant deja war dro.

D'an eil, Paul, Barnabaz
A gount pez ho deuz gret ; ha Per, an eskop braz,
Per, mestr an eskibien n'hen deuz netra, netra
Da larad war benn Rom, euz Rom ar ger genta ?

Er gérik Antioch zo kement a labour
Ma tistag ar c'honsil daou all evit sikour
Da Baul ; Jud ha Silas. Per a zistro da Rom
Ha ne c'houlen nikun ! Penoz ! n'en deuz ezom !
Ha c'houi lakfe breman Per warlec'h he vreudeur ?
Marteze ho c'heuz chans, met n'he welan nemeur.

D'ho breudeur Antioch; Siri ha Silisi
Re ar c'honsil a gas eul lizer pehini
A ziskuez ho lezen. Dioc'h breudeur Rom, ger, ger !

Piou a gredo en doa prezeget eno Per ?

Per ne oa ket e Rom arog ar c'honsil braz,
Hen diskouezet am euz. Ar ger oa pagan c'hoaz.
En eiz hag hanter-kant, Paul skriv d'ar Romaned,
— Kristenien deut da Rom a lec'hiou all ar bet —
Saludi ra tregont. Ouz Per tam gir ebet !

Tri bloa goude arru Paul e Rom prisounier.
Pad daou vloa ne gav roud euz prezegennou Per !

Da Filemon a skriv ha d'ar zent a Golos.
Komz ra ouz he vreudeur. Piou a laro penoz
Ne gomze gir ouz Per, ouz Per a oa eno ???

Eur wech all teu da Rom — er blavez he varo.
Pedi ra Timote, he vab muia karet,
Da zont gand hast d'hen gaout « rag holl deuz hen lezet »
Per n'helle ket beza e Rom, ze zo re skler.

Pelec'h eta e oa ? Lennomp he zaou lizer :
Skriva ra er c'henta : « Re zo e Babilon
A salud ac'hanoc'h, kristenien a galon,
Pere zo sklabezet er Pont, er Gallasi,
Kapados, Bituni, c'houi holl euz an Asi. »

En eil e oar he kle prest kuitaad ar bed ma »
Ha deut eve da Rom en he heur diveza ?
Eur flipaden en doa da ober evit se...
Med neuze an henchou oa en dir marteze !

## XVII

# EUN NATUR VAD A ZEN

Kounchou ar verc'h zo reiz. Piou laro ar c'hontrol?
Rak se ive Laouik ne lez hini da gol.
Med seul vui ma tiskuez Ivona hi skiant,
Seul vui hor maout abad a gav hon oanik koant.
Da genta ne wie petra groge enhan,
Pa wele hi lagad glaz ker lemm ha ker glan,
Hi c'huchennou vleo du dizent war hi zal gwen,
Hi c'herzed ker skanvik hag hi c'hoarz ker laouen.

Han! genaouien zo ho deuz tennet d'ar zort
Pa deu eul lommik fler en ho diou froen tort.

Breman zo eun draïk o veski, o skrapa

En he bruchet. Kommans ra divinout petra.
Santout a ra penoz euz he benn an estlamm
Zo kouezet izelloc'h ha troket en eur flamm.

Gwechal wie oa fur, goude eur pennadik,
Sellet war zu ar ger ha kwitad an tadik;
Ne oa ken n'em gemer harie vit dispega...

A wechou e kave eun dra da zisplega,
Allaz! gand eur vestrez, mestrez e pep fesoun,
Eman hualat net he speret, he galoun!

Petra fell deoc'h, va zud? Ar bed zo er giz-se,
Ha kano pep ioulo pap, eskop ha kure,
Ar voulik a droio. Gwaz aze d'ar bèlek
A troc'h he dreid d'an oan d'he lakad da redek!

Hep gouzout e tizkenn ouz speret an abad
Betek kreiz he ine, med velken neur welad

— Pa ne ket dall — e van ganthei a galon-vad,
Ivona a ra c'hoaz war Laouik eur reujad.

IVONA

Silaouit eun tammik ha larit din eun dra
E deuz gwall enkrezet va fenn betek vrema :
Pep pap nevez a gleo kana dezhan : « *Annos*
*Petri non videbis* ». « Na reni ket ker koz
Ha da vreur henan Per. »

Neuze eta perag
Pi-nao n'em ankouéaz war he gador ker stag ?

LAOUIK

Ato, va mezel koant, Per a zo bet seiz vloa
Eskop en Antioch.

IVONA

Han ! pebez den a oa !
Arog ar c'honsil ?

LAOUIK

Ia... Nan, pa sonjan . goude-

IVONA

N'ouzoc'h petra d'ober, me z'aoun, gand ho leve...

LORANZ

Perinaik ive, podad leaz war hi fenn,
A grede na welje founz hi ialc'h birviken.
Evel eun oan e teu da zansal... patatra!
Euz hi madou ne choum ganthi-netra, netra.

IVONA

Arog, nann; ni oar mad; goude, ne laran ket,
Rak sur en Antioch, Paul hen deuz skandalet
En abek ne gerze en hent ar wirionez.

LORANZ

Klaskit breman ho kount, mar gallit, sotrou kez.

Ma! n'ouzoc'h ket? Laouik en em lak da **c'hoarzin**
Ker brao ma c'hoarz ganthan lapouset **Plougistin.**
Setu aze petra eo kaout eun natur vad...
**C'hoarzin** pa ver tapet a dal n'em zovetad.

Loranz

N'em boa ket laret deoc'h non pas c'hoari kounta
Gant va merc'hik vihan ?

Laouik

Ganeoc'h en taol kenta
E vijen bet rinset... Elec'h mestr eur vestrez,
Ne n'oun ket kalz da glem... Dousoc'h kavin va mez

Loranz

Deuz aman, Ivona, breman ma pokin did.
Ha c'houi, bezit krenvoc'h, eur wech all, mar gellit.

Ho ! med me Ivona, neur ginnig hi zal glan
Da veg hi zadik koz, ne ket achu va c'han...
Al lost euz va histor zo choumet e dilerc'h. »

Loranz

Kan. Arabad eo did ankouad netra, va merc'h

Laouik

Samit, samit ar paotr ; ne vo nemet skanvoc'h
He vec'hik da zougen, pa viot c'houi e peoc'h.

IVONA

Paul a ziskler eze — daoust ma n'em priz dister —
« Ker braz hag hevreudeur : Jakez, Ian, Simon-Per »
Ha Per, e lec'h pignat er gador huella,
« E servicher Doue » kemer an izella.
Hini ta na wie e touez an ebestel,
En doa laket ar Mestr leot kaeroc'h n'he rastel.

LORANZ

Eeun meurbet a gredan e deuz skoet va merc'h.
Eur girik am euz c'hoant da ziskoulm war hi lerc'h.

An ebestel henvel kas Per da Samari.
Allaz ! troet ar bed ha troket ar c'hoari !
Hirio, petra weler ? Eur vagad eskibien
Kaset gand eskop Rom evel koz lakizien !
Ha c'hoaz, tra truezus ! ar re-man bleg ho chouk
Platoc'h hag an denvad e ve kaset d'ar grouk !

Pegoulz ta, o va Frans! Vide te katolik
Vel en amzer kenta? Loskite ar pabik
En he eskopti Rom da vale en he c'hiz
Ha da eskibien frank da rena da iliz?

Pep eskop a oa pap er c'henta kantvedou
Ha n'anveze vit mestr med ar C'hrist, hon Aotrou.
Mouez ar bobl a choaze vit eskibien ar re
Dalc'he gand he fizianz en he greiz ar gwir fe.

Pep parroz re hi choaz etouez ar veleien.
Velse rene an urz en touez ar c'hristenien.

Republik en hom stad; Republik en iliz;
Ar bobl hepken Roue. Hennez eo va avis.

Kemenn hag e kavi zentidigez er Franz
Me eo a lavar did, daoust ne z'oun med Loranz.
Ne vo ket pell, te oar, e ranki dont d'am pal,

Med perag, o va bro! ne deufez ket raktal :

Seul vui ma kemer troad ar vossen en eur ger,
Seul vui d'an doktoret ar bec'h eve pounner.

Republik en hor stad. Republik en iliz.
Ar bob hepken roue. Setu frank va aviz.

## XVIII

# AL LIZEREN A LAZ

IVONA

C'hoaz, c'hoaz eur pennadik, mar plij, aotrou kure.
N'hoc'heuz den da govez betek warc'hoaz veure.
Kovesait aman eun oanik kaledet
Ha, zo koantoc'h, a gan laouen en hé bec'het.
Oh! ma figouezfe dec'h gounnid an ine-ze!
Kerkent d'ar baradoz ac'halen c'houi nijfe.

Petra ez eo, aotrou, ar pez a zo hanvet
E latin, e gregach, en hebrach, n'ouzon ket...
*Induljansou* ?
Int-hi ar purgator gwerzet

Evit pep tra d'an dud na welont tra ebet,
Gand eur pap brezeliad pa n'em gav en ezom,
Gand eun all pa c'hoanta sevel iliz e Rom ?

Eur vech dre werizi, menec'h *Augustinet*
Ho deuz pilet me zaoun menec'h *Jakobinet*
Pere ho doa tapet gwerz an *Induljansou*...
Peg an aour sakr eta a zo leun a c'hrasou ?

Laouik na ziskoulm gir ; choum a ra da zonjal,
Med Ivona skanvoc'h a grog n'eur géiel all.

IVONA

Ho purgator p'hini a ra kemverz kénan,
Ha pigoulz ha pelec'h eo deut ar c'hiz diouthan ?

N'ouzoc'h dare me zaoun. Da vihana, aotrou,
Larit din da belec'h e kerz an *dispansou* ?
Teodou fall a lavar e krazont en ti kaer

An eskop, ha velken eo ret ho faea ker...

Eur c'hoarzaden war ze, ha setu holl respount
Hon Laouik sebezet. Ar verc'h vo sklêr hi c'hount.

IVONA

C'houi gred miraklou Lourd, ne kuir, aotrou kure ?

LORANZ

Eur c'huzul, diwallit .. n'it ket da enklask re
Ar roll ea deuz eno c'hoariet an Itron.
Ec'h ! ec'h ! a lavarfac'h raktal gand heug kalon !

Pebez glac'har em beuz, o va bro ken karet,
D'az kwelet azeuli eur bern falz douéed :
Kalon goad hor Zalver, ha Lourd hag ar Salet,
Idolou ker noazuz d'hon iliz binniget !

LAOUIK

Oh ! penoz ! eun idol, kalon sakr hor Zalver !
Burzuduz e pep lec'h, meulet a bep amzer !

LORANZ

N'en em zislarin ket. Ia, aotrou, eun idol
Dioanet neuz ket pell e peu leanez fol.

Me lavar deoc'h, aotrou, n'ho c'heuz beteg hirio
Klevet nemed eur c'hloc'h. Eun devez a deuio
Hag e kleofot re all. Neuze gant levenez
E stlapfot ho kevier, dirag ar wirionez.

IVONA

An ofern e latin ne intentet gant den !
Petra rit hu euz Paul neuz roet ar reolen :
» Ra bedo pephini en he iez; gwelloc'h eo
» Pemp girik skler eget tregont mil na glevo
» Den en iliz santel. »

Med afad komzit din
Euz ar c'hatolik koz. An oferen divin
Zispleg a vouez huel, e gallek vit ar gall.....
Mal em euz da welad en hom bro kement all.

LORANZ

Fizianz, merc'h. Tam a tam ra al lapouz he nez,
Er Franz, en Breiz-Izel, arog fin da vuez,
A weli ren, me gred, ar gwir fe katolik,
Kendalc'homp hor fizianz ebarz hon Republik.

•

Hi gwelet a refemp — va lezit da laret —
Kalz krenvoc'h en hi za, ma vize bet harpet
Gant tud a fe hepken, gant tud a fe kristen.
Ze a laran bepred, rak se eo va c'hreden.
Hi gwassa enebour eo an den divadez
A zonj penoz ar bobl a vev hep karantez
Pe a choumo houman etouez ar bobl kristen
P'en do laket he fe da vale dierc'hen !

Va bro, silaou Loranz a gar ar Republik
Koulz a den all ebet. Te a zo katolik,
Bez, med gwir katolik ha pell, pell diouzit stlap
Da idolou, ha bez eur bobl libr ouz ar pap.
Gra ze hag e weli aben nemeur amzer
Ar peoc'h o ren ennoud, pephini 'n he zever.

LAOUIK

Mad. Aze c'hin d'oc'h heul barrek, tad kez Loranz.
Ze c'houlennan bemde vit va bro kaer, ar Franz.

IVONA

Trugarez deoc'h, aotrou, evit ar c'homzou ze;
Joa ra ganen gwelad zo nerz enhoc'h ine.

Eun taolik diveza, oh ! med eun taolik ber
Hag ho lezin da vont skanvik skanvik d'ar ger.
Goude ar *gorreou* ha c'houi gred ive c'hoaz
Ar bara hag ar gwin ho deuz kollet ho blaz ?

LAOUIK

Sur. Ar Mestr neuz laret : « *Kemerit ha debrit.*
*Rag eman eo va c'horf.. va goad.* »

IVONA

Ha ! diwallit !
Aotrou, lakit evez ! « *Al lizeren a laz !* »
Sonjit en ze, m'ho ped, en hoc'h ofiz warc'hoaz.

LAOUIK

Breman me gav va zamm brao awalc'h kempenned.
Penoz e kanin me, Doue, ma ofern bret ?

XIX

# RATOZ BUAN

REZOLUSION PRIM

En eur gravad he benn Laouik zizred d'ar ger.
Fas koat! grik, grik en ti!
Ar c'hi skrab ar voger;
Rak dor ar porz, dre eur, a zo choumet digor,
Ha velse d'he gure e c'hell ober enor.
Azezet war ar bank a servij d'ar mizer
O c'hedal ar vatez evit kaout hi gwener.

LAOUIK

Mil bennoz did, minndu, gwelloc'h evit da vestr,
Hen 'n euz serret an or; te ziskouez ar prenestr.
Tost aman, mindukez, deuz ma pokin did stard;
Te zo muioc'h kristen eget al leonard.
Hag ar paourik mindu, vel pa santje ar rost,
Digemer ar pokou 'n eur fistoulat he lost.

Hon Laouik kez a sonj en hini 'n euz laret :
« Dre ma weler an dud e karer al loennet. »
Pa neverd Ivona, hen larje memeuz tra,
Med Ivona ! Ar sonj ouz an clik a ra
Ma kouez war fri mindu eur bern pokou diroll.
« Pephini vit he stal ha Doue vit an holl. »

Mindu, vel gand ar joa a lamme, a dride,
Selle ouz he vestrik, hep arzal koulskoude.
Mignoun, chomomp eman eur pennad didrouzik,
Vit lezel Tomboutou da gweza 'n he kouskik,
Ha me zento diouzit, me iel sioulik d'az heul
Rak me wel va mindu, te ziskouez din ar skeul,
Ia, ia, te zo paotr mad M'em bo sonj, n'az be nec'h,
C'hoaz d'az trugarekad, pa vin pignet d'an nec'h.

Laouik zo en he blun, ha dioc'htu da roc'hal
Krenvoc'h vit he berson, hag ar c'hi da arzal.

Daouned! me Tomboutou, pez diaoul zo gant va moc'h,
— Gand va farresianet, Chon, mar kavit gwelloch —
Laouik a c'hoarz, a c'hoarz ha gwasoc'h c'hoaz a roc'h

Ar person n'he rochet, ker n'euz mindu arzal,
Na wel den tro war dro.
Ha me ve meo mik dall?...
Setu aman afad, eur c'hoari, emezhan...
Sur, va c'hurezo kaoz, eun diaoul bennag ganthan..

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

Tomboutou hag he Chon et d'an templ da bedi,
Laouik, hep koll amzer, kleng ar skeul er c'hardi.

A vec'h ze displeget he oferen veure,
Ha skarzet lipouzik he skudellad kafe,
Ar person 'neur c'haloup pign da gampr ar c'hure.

AR PERSON

Pelec'h e oaz te dec'h... c'heuz lezet a c'hanoun
Da zispign va skevent?

AR C'HURE

Marvad oan kousket doun
Evel kaner em boa c'hoant da zerc'hel va brud,
Setu perak...

AR PERSON

Ta, ta. « Piou glask plijout d'an dud
Neze ket din diouzin. » Da brezeg a zon kleuz,
Mabik, eur pennad so, da stern a zo adreuz;
Ha ne c'heuz ket a vez ? Néa ceunoc'h renki...
N'oun ket evit gouzanv gwiad kefnid em zi.

LAOUIK (e meaz he blun).

Setu paket ganen adarre eur sarmon.
Ma ne ganan ket just, ne vo abek d'an ton.

Hogen, distaga ra an ofern ker koantik
Mar ge kren er barroz leshanvet an *eostik*

Med allaz ! n'e man mui he ben gant kaniri !
N'en deuz peoc'h ebet ken da eva, da zibri.

Hag epad ma n'em blij eur vanden verc'het kaer
O klevoud a bep tu meleudi ar c'haner,
·Hen ra ar zonjou man :

« Gret e aman va stal.

Koll rafen va skiant o chom da chipotal
Gant person ker grignouz. Bemdez ac'hroz eun dra:
— Te laka an amann re deo war da vara.
— Re a zellaz a gorn d'an *orate fratres*.
— Da zoaréou a zo gwall flour gant va matez.
— Ato ve touz da veg ha du da donsuren.
— Han ! m'oud bet adarre o walc'hi da groc'hen !
— Nag a dro gant da zae ! Arc'hant tolet er ster...
Ha te glaske heulia giz itrounezet ker ?
Ha petra an dra-ze ? Ha perak an dra-ma ?
Ac'han hag alese, pa pati, ha pata.

Mar kav brao eun eskop d'ar pap beza lakez,
Eur person d'an eskop — ha d'eun all aliez —
Ar vicher gounner-ze, me zant hirie erfad,

Barz nebeut a deufe da gaouledi va goad.

N'em beuz eta nemed eun draik da ober ;
Skriva brao d'am c'herent, paea va c'hemener,
Trugarekad an dud — ha dreist holl Tomboutou,
Ha, fouet e gras Doue, eun tu bennag, *aotrou.*

An dud, me oar, zo kri, ouspen kri e kenver
Ar belek n'euz an nerz da heul hent he zever.
Med n'euz fors ! Mar be red d'az kuitad, ô ma Franz,
Me vevo el lec'h all libr gant va goustianz.

Na chani enn de d'az karout, o va bro,
Nan, nan, nan, pas eun heur ken a vo an distro.

XX

## KIMIAD

Mud da lein, mud da goan, ha person ha kure.
Mad a reont ; an eil ne gleofe egile.
Arabad huvreal ve n'hini pehini
Krog ar pez a c'halver el lec'h all *kasont*.
Biskoaz n'ho c'heuz gwelet ha na welfot biken
Daou velek diraghi o c'houeza n'ho zouben.

Med marteze en deuz eun tamik gwarizi
Heman ouz egile ? Ze ? n'it ket d'he gredi.
Sur, eur person a gar kovez ar begou fin...
Oh ! med, neuz gir aze gant person Plougastin
Zo eun denik santel, vel an holl personnet
A dle teurel evez war furoc'h friponnet.

Goude koan vel kustum, Laou ra eun dro jardin.
Loranz hag Ivona n'ho liors zo lirzin.

LAOUIK *(He unan, neur gantrea, he zaouarn a dreg he gein hag eun tam kroummet).*

Setu aze, e gwir, ar furnez er bed man.
Beva gant lealdet ha libr ouz pep unan.
Setu aze ar skouer dle heulia pep kristen,
An hent gant gras Doue a heullin penaben,
Na pa vefen barnet epad ma zam buez
Da c'houennad an henchou, da frita dienez
Didan eun doën plouz.
Liberte war ar bec'h
Zo gwelloc'h vit sklavaj ha presbital gant nec'h.

Ouc'hpen, nag ac'hevier moa paket e latin
Welan hirie ho deuz dispeget net diouzin!
Me laka zo manet eun toullad c'hoaz em zac'h,
Gant diskouarn azen m'em be bek koant d'he nac'h!
Hogen ma kav kleuzik ar person va lavar
Petra ne graincho ket pa em gwelo bouzar

War he zisplegou toull diwarben he Salet
A bed, a veul, a gan, a lip gant he gaoulet!

Biken n'hellin prezek ar pez ne gredan ket,
Rak se ta, eur wech c'hoaz, va stal aman zo gret.
Diskampomp ac'halen. Kimiadomp da genta
Va gwella mignounet: Loranz hag Ivona.

Han! Loranz, Ivona! Petra a laran me?
Me, me Laou an Dero, me kwitad ar re ze?
Ha me eve ganen beuzet va skiant vad?

Dilezel va oanet, dilezel va denvad,
Ho leuskel da beuri e park sec'h *Tombouctou*
Betek vo kaset d'hei a nevez eun *aotrou*,
War ze hellin tremen — en eur dremen buan —
Med diouerì hi gwel, n'em dizoun ouz hi c'han!
Med n'hallout biken mui klevoud va skolerez
O flourad n'eur c'hoarzin va zammou menerez!

Birviken ken gwelad an elik daoulinet !
Hi begik roz war dal hi zadik astennet !

Ha me ve zod awalc'h evit eur c'hoz tagnouz
Koll va evuruzded ! Blamour d'eun tammik trouz
Mont da gaolinta bro ?
N'alfen me ket ive,
Evel darn anvezan, serri he vek dom fe,
Tricha eur wech er ramz, teurel pik lec'h karo,
Ha leuskel *Fanch-ar-Peul* gand ar c'hred a garo ;
Neur larad : ne ran fors p'em bo pe n'em bo c'hoaz
Eur vleven da benta e kreiz va zalik noaz ?

Han ?... Me choumfe breman, ar bigel em daouarn
Da zellad ouz ar ier evel euz c'hoz louarn ?

Nan Rom ne ze met gaou.
Nan, nan, Laou an Dero ;
Skrivet eo e kleaz tapout pen an ero.
Arog, arog eta. Dastum nerz da galon ;

Loranz hag Ivona striñko did eur pardon.

Laouik en em zispag ouz vali ar gwez frouez
Drek pere oa kuzet.
Nozved vad, tudo kez.
Dont ran da ginnig d'ec'h va zalud diveza.

Vel vize deut an tour war ho zi da goueza,
Ho zri int ker mantret an eil hag egile.

LORANZ

Petra, ha ni ve kaoz, aotrou, euz an drouk se ?
Ar verc'h tristet dremen hi dornik war hi zal.

LAOUIK

Nan, nan bezit dinec'h. Me laro deoc'h raktal
Ar sonj neuz datrevet heol gras Doue em fenn :

N'eur domma ar bankou, hep gout ar pez a renn,
Kalz re a draou lekiz er banner va c'hreden.
Hogen aman n'hallin netad va zac'hik gwen.

Ker am befe ioual kement ha ki Bonnier,
Pep gwech mar ro ar brall d'he gloc'h braz hon c'hloc'her

LORANZ

Feiz ! aotrou kez..., ne ket evit lavaret deoc'h,
Med ar c'henta tra dle klask eun den eo ar peoc'h.
Eun dra en deuz atao va laket da spounta
Eo ar c'hount ho devo ho mistri da renta
Abalamour d'ar bec'h a sammont re abred
War chouk eur paotrik paour ne hanve tra er bed.

Me zo koz ha marfad na welin ket ar pez
Kredan em c'houstianz eze ar wirionez ;
Difenn d'an eskibien, a beurz hon Republik,
Da lakad urzou sakr war pen eur c'hloaregik
Ha d'heman d'ho gemer arog m'en do poket
D'hom bannier trikolor , arog vo dimezet.

IVONA *sedei et*

Hag e pe bro, aotrou, ma n'omp ket diavez,
Sonjit hu n'em denna ?

LAOUIK

Joa ra din, tudo kez,
Vec'h douget evid'oun. Da gaout an aotrou mear
Ez in warc'hoaz abred, hag arog mont d'ar gear,
E pedin va faeroun a iment traou ar bed
D'ober he vek d'am zad. Eno, hep den gwelet,
Rin eur studi nevez, a zonjin, a bedin
Ha mar plij gant Doue e kristen a vevin.

C'houi em lezfe, Loranz, eur wechik an amzer,
Da c'houl ouz ho kélou dre eun tammik lizer ?

LORANZ

Gant plijadur, aotrou.
Keno eta neuze
Va zud kez, keno. — Keno, aotrou kure.

## XXI

## BEVET AL LIBERTE !

IVONA

Setu aze, tadik, eur pikol a abad
Ha na ro ket amzer d'he vleiji da gosad !

LORANZ

Me blij din a seurt se ; mez ne zeuz ket siouaz !
Eun druillad evelthan

IVONA

Nag hennez a zo goaz !
En deol, kerse vo gant ar barresiannet !..
Gwest ezint da sklepel mean gant ar baiannet ?

LORANZ

Nan, va merc'h ; bez dizoan, ha pedomp evitho.

Antronoz, gret he val, lugernuz he voto,
Gwisket he dok, he zae, he gouriz nevez flamm,
Laou betek ti ar mear ne ra nemed eul lamm.

AR C'HURE *d'ar Mear*

Ha c'houi blijfe rei din eun testeni dre skrid
Z'oun eun den a zoare ?

AN AOTROU MEAR

Daou ha tri, mar kerit.
Mez, petra a nevez ? Ha c'houi zonjfe kwitad
Ar barroz e p'hini hoc'h d'an holl deut ker mad ?

LAOUIK

Ia zur, da vihana, aotrou, vit eun nebeut.

Silaou ! Krosmol en ker warlerc'h ar person treut...
Chon a red da genta da gelen ar person

War min dilojadek diveskel ar pichon.
Ar person a c'houlen vel an holl er gerik
Pe diaoul zo kroget en ilpen an *eostik* ?

CHON

Marfad ho poa stignet re stardik he gorden,
Hag en deuz ijinet klask esoc'hik kuden.

AR PERSON *da Laou en distro*

Petra ? Petra ? Mabik, petra ar c'hoari man ?

LAOUIK

Pad ma ze tom ar forn, a ran mad, a gredan,
Lakad va zoaz ennhi.

AR PERSON

Holà ! Hag an eskop ?

Petra a lavaro ?

LAOUIK

An eskop ?... Hop ! hop ! hop !

Ar c'har-skanvek zo prest, ha Laou ebarz: Mar tap

An eskop ac'hanon, rouantelez ar pap
A vezo askavet

CHON

Han ! iac'hoc'h hoc'h, grignouz ?
N'em bon ket laret deoc'h tanoad ho kourdrouz ?

AR PERSON

Mad, mad ! ni a welo pe an escop pe hen,
Kanerik dorlotet, a ranko souz adreñ !

Da c'hortoz, maint endro ; heman en ti he dad,
Hag e Rom egile ha digemeret mad
Gand ar pap nhe balez, dre m'en devoa touzet,
Arog kwitad he Vreiz, kelnik kez he zenvet.
Pemp ha tregont mil livr. — Ne ket kalz... peadra
D'ar pap paour da lakad golc'het plouz da zec'ha. —
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

•

A skuillaz eskop koant person koant Tomboutou
Harztreid paour eskop Rom «vit gloar vras an Aotrou.»

Netra evit netra ; ze eo lezen ar bet.
Hogen, warlerc'h eun all biskoas pap ne choumet.
Eskobik Tomboutou 'n do an enor brema
Var bazen tron ar pab — mar be plas — d'azeza,
Ha ma ne ve ket plas, da choum reud en he za,
Med afad tostik tost, pez a zo memez tra.

Kement-se, ar person dremen trist ar zizun.
Treutoc'h teu da veza ha troad he gorn butun.
Er c'hontrol, hon Laouik a zedera bemde,
Oc'h eva ar vuez en heol al liberte.

Loranz hag Ivona, an daou pagan brudet,
'N he galon anaoudek zo kant gwech binniget.
E kement tra a zonj, e kement paz a ra
E luc'h en he spered lagad glan Ivona.

Biskoaz n'en doa kavet ker ker leor an natur.
E pep lec'h zisk ganthi eun dra ra plijadur.

En trouzik an dour red, neur bokad d'ar ieoten,
A wel skeud ar vuez a dle er peoc'h tremen.

'Neur wezennik gwéet, e touez a gwez huel
A laka en gwasket he Genkiz, hen a wel
Eol vrec'h eur roman koz o wéa eur verset
Evit tenna diouthan ar pez ne lavar ket.

Ar Genkiz diazez war ziribin eur c'hreac'h
Zo goloed a goad. Euz prenestrou an neac'h
Al lagad koulskoude hell kounta pemp tour koant
Vel re holl Breiz-Izel.
En eur renkad zo plant
A verko pell amzer, marteze da viken,
Ar bloaz e zo bet deut er Genkiz eiz kristen.
Hini an *aotrou* Laou eze an huella;
Pep brank a ziskouez deomp man tost da dregont vla.
Hini dero Perrik e ze an distera,

Ha fillor Per er skol warc'hoaz zuno *Rosa*.
Ar c'houec'h all, disket brao, ha paotretba merc'het,
Gant ho zadik intaon a c'houist, a boagn meurbet.
Vit derc'hel an danvez hag he greski bemde
Perak né euz muioc'h a ziegezou ze?

Laou a zonj a wechou : daon ! ama zo c'hoaz plas...
Daou, tri, pevar ouspenn, ar zaout gresko ho leaz ;
Nebeut a gousto deomp kaout, tro war dro d'an ti,
Eun dousen ier ouspen... hag eun toullad houidi.
Kik sall ha patates... gant eun tammik bevin.
Setu gant daou wennek vit tri gret ar gégin.
Ar gampr vraz a zo gret vit ober eur chapel,
Ennhi er fesoun re gwechall an ebestel,
P'am bo disket va zud, me gano an ofern.

Piou eta lare din rankjen troka va stern ?

Ter gwech en deuz skrivet ha ter gwech en deuz bet
Kelou euz Plougastin. Na brao a oa gwelet
Laou gand he lizerou, oc'h eva, o suna
Pep komz, pep lizeren, rak dornik Ivona,
Hep mar, ho doa moulet vit an tadik Loranz !

Eun devez teu dezhan ouz an tu all d'ar Franz
Al lizer man a lak he galon da dridal :
» Va mignon, kemeret e teuz an hent leal.
» Torret c'heuz chaden Rom hag hi idolatri.
» Va zi zo dit digor e keit a ma kari ;
» Doue veulfonp kevret ha kalounek bemde,
» Neur brezeg he lezen. Bevat al Liberté !

## XXII

## EUN DIMEZ E BREZOUNEK

Pevar devez goude, Laou oa gand he vignon.
Heman raktal : va greg ; Per, Soazik hag Ivon.
Va greg : va c'henvroad, va mignon An Dero.
Ha breman, dibluskomp keleier koant ar vro.
An tri marmouz a zel, a zel ar roben bir
Gand ho daoulagad vraz, mez,ouz bek Laouik... gir
» Eur vreg, he vugale.. n'he di... da eur belek !
» E pe seurt bro eman va mignon Ar Gorrek ?

AR PERSON KATOLIK-KOZ

Ha ha ha, va Laouik, abafet oud kenan
Hem gwelad o terc'hel eur vreg gannen aman !
Ne ran, neur ober ze, netra bet koulskoude

Nemed heulia reiz Paul, reiz konsil braz Nisé :
« Ar belek dle beza pried d'eur vreg hepken. »

LAOUIK

Ia, ia, ia, mez te oar penaoz eo gret an den...
Hor gevier koz ho deuz ker boutet ho c'briziou
Ma n'ell ho c'houennad tre nag eur balad na diou.

War ze hon daou Breizad koantik da gaketal
En ho lez binniget diwar benn stang Plouzal,
Men-hir kaer Guerliskin, Kastel-Lin, Plonevez,
Kreiz-Ker-a-Gastel-Paol, foar-an-nec'h Montroulez,
Pardon koant Lannuon, *An hini goz* ar Ponthou,
Kregen San-Jan-a-biz, hep ankouad *Tomboutou.*
War an teolozi dalc'hmad vize diviz
Etrezho, muioc'h c'hoaz war histor an iliz,
Rag Ar Gorrek anvez eun-a-eun ar pabet
Ho deuz renet e Rom ; an hanter friponnet.

Loranz hag Ivona doa digoret ar glouet,
Ha Laou ebarz ar park, e trog eur peuri louet,
En em bourve founnuz euz peurai ar c'houèka
A gav eno a leiz kalounek da baka.
Lartad ara bemde evel eul logoden
Sioul en eur zac'had bleud.

Petra servij d'an den,
Emezhan, kaout madou, ma choum evel eur peul
Etouez an dud meuluz elec'h monet d'ho heul ?

Grimp eta pez zo red ; Doue hom zikouro ;
Ha raktal he galon a nij war zu he vro.

Ha kerkent all e skriv da Loranz vit goulen,
Hep tam troidellad, an dornik voulouz gwen
A briz, a gar 'n tu all da gement tra krouet.

Et al lizer da Vreiz setu ar paotr tristet ;
Ne well, ne gleo netra ; evit ia laro nan ;

Dhe baour daoulagad kez, pez zo ru zo melan.
Ar Gorrek, he itron a intent he anken.
« Mam, me ar vugale, petra ne c'hoari ken
« An aotrou Laou ganeomp ? »

AR VAM

Eun tamik eze klan ;
Grit ho c'hoari didrouz, ha na rit ket a van ;
Pa vo iac'h hen gwelfot adarre sederik

LORANZ

Ac'hanta, Ivona ?

IVONA

Ac'hanta, va zadik ?

LORANZ

Petra lerez war ze ?

IVONA

Petra a zongithu ?

LORANZ

Me wel da vad, va merc'h, dorn Doue a bep tu.

IVONA

Me zonj, va zadik kez, krag ha ber evel doc'h.
Eun draik koulakoude, arog ma vin e peoc'h,
Renkfot ober ho taou : hen, dont da choum er vro.
Ha c'houi en hom c'hichen.

LORANZ

Mad, evel se e vo.

AR GORREK

Setu... aman... da varn. Petra lar Ivona ?
Laou zigor al lizer... he varn .. en eur grena.

LAOUIK

Meulomp Doue ! Hag hen da bokad de vignon,
D'an tri marmouz bihan, da bokad d'an itron...

It da glask eul lapouz laouennoc'h er bed ma...
Kentoc'h embo savet kear a Iz en hi za.

Tri miz zo ho deuz gret Loranz hag Ivona
Gant Laou anoudegez gant ar vro ar vrava
En Europ ha marvad ar c'hoanta euz ar bet.

N'euz forz, eme Loranz, Breiz-Izel zo bepret
Breiz-Izel ar c'haera, pa wele dirazhan
Chên, Ermanz, Jeneva gand he lagen Leman,
Kope, Vevei, Montreu, Meneziou Thoum ha Bern,
Kerik Interlaken, ar Rigi koant Lusern.

Paul Erlan hag he vreg ho deuz kwited da vad
Bro-Saoz, war digare euret elik ho zad,
Er zonj da veva frank diwar ho zamik tra,
En ho bro koant Treger, e kichen Ivona.

Arruet An Dero gant Fant he verc'h hena,
War peden ar c'herent ar person Ar Gorrek
Gant eurvad ar vrasa eureuj e Brezounek.

Mil ha mil trugarez kalounek d'ar mignon ;
Prezant d'ar vugale, kement all d'an itron :
Eur weladen en Bourg, en Makon, en Paris,
Ha seru gae an dud o festa er Genkis.

Hiniennou, er vro, oe ien ho digemer.
Eur belek dimezet ! poan doe vit n'em ober
Gand ar c'hustum goz se. Med nebeut a nebeut
En pen eun toulladik ar sklerijen zo deut,
Ha parroz an *aotrou* ne rai nemet kreski
Rag ar person nevez lak evez da zeski
An aviel zantel d'an dud kez tro war dro.

Pijet gant Doue ve kalz a seurt se er vro !
Breiz-Izel a deufe, er gwir fe katolik,
Da garout, da zifen ar gwella Republik.

## XXIII

# EUR CHAPEL KATOLIK-KOZ

### EN BREIZ-IZEL

Loranz hag Ivona vel pho dije mennet
En ho furnez tapoud an amzer tremenet,
Pe kentoc'hik hast braz da glevoud en ho iez,
En oferen zantel, prezeg ar wirionez,
Kemer bep sul ho flas da genta en iliz,
Goude teu An Dero, gant tud vad ar Genkiz,
Warlerc'h weler o tont eur rum amezeien
Stad ennho da n'em gaout adarre kristenien,
*Adarre kristenien* ia, rag al loden vraz
A garie kalz bravoc'h ober ho hent ar groaz

En ho lochik didrouz, vit n'em glevoud pronet
Abalamour ma zint gwir republikanet.

Ha ni leuskfe aze cun draik bennag faoz!
Nan, siouaz, ni anve cur vam, intanvez koz,
Zo bet meur wech pronet blamour ma talc'he ker
Hi fevar den iaouank vid ar *Président* Thiers,
Ma, ar roealist, breman person kanton,
A lip he c'hopr dre c'hras an eskop! An aillon!

Darn all choume er ger dre ma n'houllent paka
Ar pillou ro breman ar roman da wiska:
*Infaillibilité*, *Syllabus*, traou nevez:
Koz pelerinachou Lourd, Salet, follentez,
Kemwerz chapeledou, koll amzer ar *seurez*,
Kemwerz skapulerou, krog-liard ar sodez.

Aman eo enoret ar *Bater*, ar *Gredo*,
Hag an dek gourc'hemen neuz roet An Aotro.
Ar seiz sakramant zo miret holl en ho fez,
Pep kristen hell kemer ar *Bintjen* hep mez;
Hini *an oléo* deuio ive dhe dro;
Pa vo eur vanden vad a gristenien er vro
Neuze e tibabfont en ho zouez an digna
Vid ober en iliz ar preder huella
Ar Stad he sikouro pe n'he sikouro ket :
Vit sur, ne raio mann vit dimicha ar bed,
Pe anez, krak; d'an traon, ha bec'h d'ar votaden.
War skoaz eskop ar bobl dle choum ar gwir greden,
Vel en amzer genta.

Ha ze ve tra diez ?
Oh ! nan sur, ma laka pephini he evez.
An alc'houeder bihan ve lezet gant he vam
Araog nijel en er d'esaad e genta lam.
Va Franz muia karet, ne welaz ket penoz
Hellaz dizbuala da Gatoliket-koz.

Ar paour kez *konkordat* a gouezfe plat souden
Vel c'houizigel broudet gant begik eur spillen.

Peoc'h brema ; setu deut goel vraz an Nédelek.
Pephini a lavar kevret gand ar belek :
« *Me govez da Zoue hon tad holl c'halloudek*
« *Ha d'am breudeur kristen penoz em euz pec'het.*
War ze gand ar person he brezegen zo gret,
En divez, he lar ro Doue an absolven
D'ar re holl ho deuz gret 'nho ine ar goulen.

Pa hen deuz ho sakret en oferen divin
He kinnig he unan ar bara hag ar gwin :
Ar bara neur larad : *Kemerit ha debrit.*
Krist torraz ar bara ; ne larez ket : *Lounkit.*
Petra eo neuze ta an tamik bara kan
Ro neur feson iskiz da lounka ar roman ?

Hag ar c'halis. Perag e vefe fall hirio
Pez pad daouzek kant vla oa mad e kement bro ?

Eur zelladen, arog achui hon histor,
War hom c'hamaraded.
Loranz eo ar Mentor,
An orakl berz ar vro.
En eun ti nevez koant
Hanvet Ker-Paul-Lolo, kement beg fin neuz c'hoant,
A drog he goz peziou, ober tam lip-he-bao,
Pep seurt meuz dilikat e kav eno atao.
Rag Lolo zo tremen mestrez keginerez
Ha koantoc'h evit Paul ne zeuz servijerez.

Laou an Dero na oar awalc'h trugarekad
An Aotrou d'em beza ambrouget en hent mad.

An Dero koz brema lorc'h ennhan gand he vab
He c'half, vel an dud all : *mabik henan ar pap.*

Ivona leshanvet *Kerstron ar Genkis*
D'abardae pemdez a zisk ar c'hatekis
D'eur rummad bugale, ha d'ar sul 'nhi gichen
E kanont holl salmou epad an oferen.

Ivona, Ivona, koulmik koant ouz an ee
Ha binniget ganthan, war da zaoulin hirie
A welomp gand eurvad eur pennik alaouret
O rei he c'hoarz kenta d'he dud hen kar meurbet.

Oh ! mar goa brao gwelet warlene an elik,
He vleo melen etal re wen erc'h an tadik,
O c'hober war e vrec'h lammoigou a stad,
O planta he zornik 'nhe c'hinou, 'nhe lagad,
Hag heman sederik o kinnig c'hoaz d'an el
He varo da sacha a sach kement ac'hel...

Hirio, p'en deuz paket he genta vragezen,
Ziskouez wéo eun de kavout lost he bellen.
He vrassa plijadur eo redeg digabestr
Ha war ar ponsinet kommans he zamik mestr
Eun tam kuign diganthan eur wech dap *azorik*
Med arog renk senti hag ober chiboudik.
Eur wech all lekeio war eur gador *minet*,
He gas bihan, hag hen, en em kredi kuzet
Adreg ar varigner, laro : *koukou ! kakao !*

Ra vezo gand he dud ken evuruz atao !
Oh ! ia, bezit e peoc'h, Loranz hag Ivona,
Ha loskit ar re zod war ho lerc'h da gana
Bez eüruz, Laouik, rak mar gout tamallet
Gand eur rum, gant darn all furoc'h ezout meulet.

Bezit holl binniged ! Ra welfot da viken
An enor hag ar peoc'h o ren er Franz kristen !